GWALARN

MEVEN MORDIERN

# ISTOR AR BED

SEIZVET LEVRENN

NEVEZ-VAREVEZ

AR MAEN

E-MAEZ EUROPA

POBLOU WARLERC'HIET AR BED
BETEK HOLLVEDVELIEREZ AR OUENN WENN
(XIX-VET KANTVED GOUDE H. S.)

IV

128-129

GOUERE-EOST

1939

Kavit koumananterien
da WALARN

Hep dale :

GERIADUR BRAS
BREZONEK-GALLEK

Roparz Hemon

# TAOLENN



*Pep gwir miret striz*

# ISTOR AR BED

(Seizvet Levrenn)



# PAPOUAZIA [1], MELANEZIA, ar ZELAND-NEVEZ

Berra hent o kas eus Bourou, Seram ha Jilolo d'an enezennou Samoa ha Tonga a hed aod Nevez-Gwinea diouz tu an hanternoz. Ehana a heller en enezennou bihan a-strew er mor nepell diouz an aod-se : Durour, Matti, Kuedes, an Amirotez, Nevez-Iwerzon, Nevez-Vreiz. Dre an hent-se, moarvat, o deus tremenet ar bagadou Indoneziz aet da duda Polunezia. Nevez-Vreiz, Nevez-Iwerzon hag enezennou an Amirotez a zo o veva enno Papouaed du o c'hen ha gloanek o bleo. En enezennou Durour, Matti ha Kuedes, avat, ez eus eur bobl disheñvel a-grenn diouto, ma voe eur souez d'ar veajourien genta he c'havout eno ken nes d'ar re-all. « Kouevrek eo ken an enezourien-se e-lec'h beza du. Bleo kaer, du ha hir-meurbet o deus. Linennet-kaer eo o dremm, ha gwenn-kann o dent. Mentet-etre, kreñv ha ouesk, e tiskouezont beza lirzin, hegarat ha diabaf (2) ».

Ar pez a viras ouz Indoneziz da duda Nevez-Gwinea eo marteze, kentoc'h eget tro-spered vrezelgar, disuj ha kriz ar Bapouaed, an temz-amzer diyac'hus ha terziennus o ren en enezenn-se. Er broiou o vaga an derzienn, e hell beva ar gouennou du. Hogen, ar

(1) Papouazia a vez graet eus Nevez-Gwinea hag eus an enezennou bihan tro-war-dro d'ezi : Wejeou, Arou, Keï, h.a.

(2) Ar Saoz Carteret e 1767, meneget gant J. Verne, *op. cit.* II, pp. 70-1.

gouennou o trei d'al liou gwenn a ya enno war zizeria ha war soeti (3).

Ma n'eo ket bet Indoneziz evit gouenna e Nevez-Gwinea, ez eo stank evelato ar roudou a-zilerc'h o levezon en enezenn vras-se (4), dreist-holl en arvor. O roudou a zo a dri seurt : yezel, sevenadurel (ha gizoniel), denoniel :

1° *Yezel* : Ar yezou komzet gant ar Bapouaed a zo, evit an darn-vuia, yezou indoneziek (5).

2° *Sevenadurel ha gizoniel* : An tri loen doñv a gaver gant ar Bapouaed eo ar re a oa gant Indoneziz e dibenn ar ragistorvez : ar c'hi, ar moc'h (*Sus papoua*), ar yar. Ar plant gounezet ganto a zo ivez an hevelep re : patatez c'houek, iniam, korz-sukr, bananez, h. a. Boaziet e vez ar vag war gempouezerez e

(3) L. Febvre ha L. Bataillon, *La Terre et l'Evolution humaine, introduction géographique à l'Histoire*, 1922, pp. 120-1.

(4) Brasa enezenn ar bed eo Nevez-Gwinea : 785.000 kil. kar. (brasoc'h eget ne deo en Europa al ledenez skandinavek : 776.000 kil. kar.) Dizolôet er bloaz 1527 gant Europiz, anavezet da veza eun enezenn gant Torres e 1606, ez eo manet hogos dianav an argoad anezi ken dibenn an naontekvet kantved.

(5) Yezou nann-indoneziek a vije komzet amañ hag ahont e Nevez-Gwinea hag en eur c'horn bennak a Velanezia, war a lavar darn (Muller, Adriani). Nemet nac'het eo stumm nann-indoneziek ar yezou-se gant tud-all (Kern). Ret eo gortoz ken na vefent gwelloc'h anavezet ha pisoc'h studiet. Yezou papouaek a raer anezo d'o diforc'ha diouz ar melanezieg a zo a ouenn indoneziek. Bez' ez eus er yezou papouaek soniou ha na gaver ket en indonezieg, en o zouez an *m* dre ar fri, o kenveza e papouaeg gant an *m* ordinal. *E mama* « c'hoar hena » e kaver a-gevret an daou *m* : an *m* dre ar fri e penn ar ger, hag an *m* ordinal e kreiz. R. F. Codrington, *The Melanesian Languages*, Oxford, 1885 ; Sidney H. Ray, *The Polynesian Languages in Melanesia*, war *Anthropos*, XIV-XV, 1919-1920, pp. 46-96 ; G. Ferrand, *Mélanésien*, war Meillet ha Cohen, pp. 436-46 ; *Les langues papoues*, id., pp. 456-9.



lec'hiou-zo eus an aod. Kendïez (tïez boutin), d'ezo kant metrad hed, hag ouspenn a-wechou, a vez savet gant ar Bapouaed, hag ivez tïez war beuliou ha tïez e-kreiz barrou ar gwez. An tatoua dre vrouda, boaziet gant Indoneziz a zo e boaz ganto (6). Aozet e vez gant darn eus o meuriadou ar c'hava (*kava*), died brôadel Poluneziz (7). Hemolc'herien pennou ez eo padet da veza ar Bapouaed evel Indoneziz, hogen kel ledan-skignet eo bet ar c'hiz-se, ma n'heller ket he c'hinnig amañ d'eur merk eus levezon Indoneziz en o zouez.

3° *Denoniel* : Da deurel war baraduriou gant Indoneziz e vefe marteze darn eus ar stummadou-korf a laka ar Bapouaed disheñvel diouz Melaneziz. Diarvar e hañval beza kement-se da vihana evit ar meuriadou o chom e korn gevred Nevez-Gwinea. Kroc'henet splannoc'h ez int eget ar re-all hag e weler ganto an holl stummadou a hell beza gant kreonenn mab-den, eus ar bleo gloanek d'ar bleo eeun, o tremen dre ar bleo azrodellek, rodellek ha gwagennek (8).

N'eo ket gwall-unvan da welout stumm-neuz ar Bapouaed, zoken pa lakaer er-maez ar re anezo a zo anat warno levezon ar gouennou-tud indoneziek. E meuriadou-zo, e kaver stank-ha-stank tud uhel-ventek, ledan-skoaziek, kreñv ha kigennek. E meuriadou-zo c'hoaz, tud berr-ventek, korfet hag iziliet

(6) An tatoua dre vrouda eo an doare-tatoua e boaz gant ar gouennou gwenngroc'henek pe splanngroc'henek. Dre ar skeja eo e ra an dugroc'heneien evit tatoua.

(7) Eun died mezvus tennet eus gwriziou eur ouenn-bebr (*Piper methisticum*).

(8) Ar meuriadou-se a zo dianav d'ezo ar poderez-pri hag ar c'hava, Deniker, kenta mouladur, p. 568, n. 1.

moan. E meuriadou-all, emañ a-gemmesk an daou stumm-se. A lïes seurt ivez eo liou ar c'hen. Du, du-arc'hell a-wechou, aliesoc'h gell-chokollad mouk, pe c'hoaz gell-huzel. Al liviou kafe-dre-laez ha ruz-kouevrek, pa zegouezont en o zouez, a vez lakaet peurliesa war baraduriou gant Indoneziz. Dre vras ez eo hirbennek ha hirenebek ar Bapouaed. Uhelvolzennek eo o c'hlopenn. Balirek o diou-wareg-abrant. Dinaouet war-dreñv o zal. O fri ledan a vez alïes bras, balirek ha kroumm. Rakkarvanek eo o dremm. O bleo-penn, evito da veza gloanek (9) (ne dint ket koulskoude ker gloanek ha bleo Morianed Afrika), a zo hir, hir-meurbet a-wechou (10). Stank a-walc'h eo ar c'hrewennou ouz o askre hag o izili. E korniou-zo a Nevez-Gwinea, dreist-holl war an aod reterel anezi hag er ragenezennou diouz an tu-se, e kaver an neuziad-ouenn a zo bet anvet melaneziek dre ma 'z eo stankoc'h e-touez dugroc'heneien Melanezia eget

(9) Graet hon eus dalc'hmat en oberenn-mañ gant ar geriou *gloanek* ha *gloanegez* dre ma vez boaziet peurliesa, er yezou europek-all, geriou heñvelster evit doarea bleo ar Vorianed. N'int tamm dereat koulskoude. *Trôellennek* (pe *trôellvlevek*) ha *trôellennegez* (pe *trôellvlevegez*) a zerefe gwelloc'h. Keñveria F. Sarasin, war *Anthr.* 1924, p. 224.

(10) Lorc'h a zo-er Bapouaed gant o bleo. Kalz a breder o devez outo, hag e lies doare o c'hempennont. O c'hrenna a reont a-wechou, ma tegasont da goun d'an Europad pennou Romaned-zo eus an Henamzer. Troiou-all, o flañsonont en eur c'hiz-pe-c'hiz. Alïes-tre o lakaont da houpi a-fuilh-kaer tro-dro d'o fenn evel eur mell pellennad teo. Ar c'hiz da liva ar bleo (e melen pe ruz peurliesa, hogen liviou-all — gwenn, glas — a zo e boaz ivez) a gaver a-led hogozik dre-holl e Nevez-Gwinea hag e Melanezia. Bet ez eus anezi e Polunezia. Ezomm ebet da lavarout ez eo du dre natur bleo an holl boblou-se. Gant bugale ar Bapouaed koulskoude, ar bleo, du atao en o zroad, a vije a-wechou gell-kistin pe ruz zoken en o bleñchou, Deniker, p. 568.



e-touez dugroc'heneien Papouazia : krennbennek eo a-wechou (11), ledanoc'h enebet eget ar Bapouaed, eeun pe winteiz he fri (bihanoc'h atao eget fri ar Bapouaed) ; blouc'hoc'h ganti, ouspenn, an elgez hag ar c'horf. Gant ar Bapouaed kerkouls ha gant Melaneziz, baliregez an diou wareg-abrant a-unan gant an duad-livadur a-skign e gwenn al lagad a laka o sell skoemp ha fero, disheñvel-krenn diouz sell kuñv ha lor Poluneziz (12).

Eur ouenn hag he deus pouezet muioc'h c'hoaz war neuz-korf kalz a Bapouaed eget Indoneziz eo gouenn ar Grakvorianed. Meuriadou a-bez anezo a zo o veva e Nevez-Gwinea war darn eus meneziou an argoad (13) : *Tapiro*, tro-war-dro da vammennou stêr *Mimika*, war aradennad ar Meneziou Erc'h (14);

(11) Eus 67 da 85 ez a an aroueziadur-penn gant Melaneziz.

(12) Mantegazza, *Studii antropologici ed etnografici sulla Nuova Guinea*, war *Archivio per l'Antropologia*, VII, 1887 ; A. de Quatrefages, *Les Malais et les Papouas*, war *Hom. fos. et hom. sauv.* pp. 143-221 ; Van den Brock, *Untersuchungen an Schädeln aus Niederlandisch Sud-West Neu-Guinea* ; Otto Schlaginhaufen, *L'indice cefalico in alcuni gruppi umani della costa settentrionale della Nuova Guinea*, war *Rivista di Antropologia*, XX, 1916 ; E. W. Pearson Chinnery, *Territory of New Guinea : Anthropological Reports*, I, II, Melbourn, 1927 ; III, *Certain Natives in South New Britain and Dampier Straits* (renta-kont war *Anthr.* 1928, pp. 189, 424-5) ; J. P. Kleiweg de Zwaan, *Schedels van Schouten-Eiland*, war *Koloniaal Instituut te Amsterdam*, IX (*Adeeling Volkenkunde*), niverenn III, pp. 169-43 (keñveria *Anthr.* 1929, p. 340 ; E. Bondie-Horowitz, *Beiträge zur Anthropologie von Nordost-Neu-Guinea*, Wien, 1930 (*Anthr.* 1931, pp. 624-7) H. a.

(13) Menezіou uhel a zo e Nevez-Gwinea, darn anezo o tizout 2.000 metrad uhelder en aradennad anvet gant Europiz *Finisterre* « Penn-ar-Bed », ha 4.000 metrad en aradennad *Owen-Stanley*.

(14) Setu amañ berr-ha-berr taolennadur an Tapiro : bleo gloanek ha berr ; dremm ha korf blevek ; liou-ken gell-arve-

*Goliat*, war an hevelep aradennad, kornokoc'h eget an Dapiroed (ar Bugmeïdi *Goliat* a zo eun tammig uheloc'h o ment ; krennbennek ez int) ; *Timorini*, berr-ventek meurbet ivez ha pennet-etre, hogen disheñvel e keñveriou-all diouz ar Grakvorianed. Da gredi eo edo gwechall stankoc'h ha ledanoc'h skignet dre Nevez-Gwinea ar meuriadou Krakvorianed. Enno e hellje beza bet andon ar Bapouaed verr-ventek a gaver stank dre an enezenn a-bez (15).

Ker mesket hag ar Bapouaed pe vesketoc'h c'hoaz eo Melaneziz o veva en enezennou bihan strewet er mor adalek strollad an Amirotez betek an enezennou Viti ha Nevez-Kaledonia (16). Ouspenn levezon ar Grakvorianed a zo anat war hiniennou anezo, ez int bet hironaet stank e meur a lec'h gant Poluneziz. Evel ma 'z eus bet merzet ha lavaret gant ar genta merdeïdi europat a weladennas enezennou Melanezia, ez eus mesk-ha-mesk e kalz eus an enezennou-se teir gouenn-dud disheñvel dre o liou-ken : gwenn-groc'heneien, mulzened ha morianed (17). Ar re

len ; ment 1 m 44 ; fri eeun ; pennet-etre (aroueziadur-penn : 79,5), Haddon-Van Gennep, p. 32.

(15) *De Zuidwest Nieuw-Guinea expeditie van het Kon. Ned. Aardrijkskundig Genootschap, 1904-1905*, 1908 ; H. J. T. Bijlmer, *Anthropological Results of the Dutch Scientific Central New-Guinea Expedition A° 1920, followed by an Essay on the Anthropology of the Papuans*, Leyden, 1922, ha, dre vras, al labouriou meneget gant Haddon-Van Gennep, pp. 319-20.

(16) Penna enezennou pe enezegou Melanezia a zo ar remañ : an Amirotez, Nevez-Hanover, Nevez-Iwerzon, Nevez-Vreiz, Salaun, al Louiziadez, Entrecasteaux, Viti, Nevez-Hebridou, al Lealded, Nevez-Kaledonia, ar Gwez Pin. Gorread enezennou Melanezia laket holl en eur strollad ne rafe nemet eun darn dister eus gorread Nevez-Gwinea.

(17) De Quatrefages, *Hom. fos. et hom. sauv.* pp. 283-8, o venega Mindana (1567), Quiros (1606), Bougainville (1768), Surville (1769) ; keñveria Jul Verne, II, p. 246.



zigemmeska eus Melaneziz eo moarvat Nevez-Kaledoniz. A-gevret gant Aostraliz ha Tasmaniz eo an enezourien-mañ, a-douez an holl dud o veva bremañ war an Douar, ar re heñvela dre stummadou o c'horf-eskern ouz an dud kentvedel a chome en Europa e-pad an oadvez mousterel (18).

Enezennou ar Zeland-Nevez (19), evito da veza eun ec'honder-mor etrezo ha Melanezia, a zo bet diraezet evelato gant an dugroc'heneien. Pe da vare ? Ne c'houzer ket. Eun dra a zo diarvar koulskoude. *Er Zeland-Nevez, evel e Melanezia, e Mikronezia hag e Polunezia, n'eus roud ebet eus ijinerezou henvarevez ar maen.* Gant-se ne sav ket da wall-goz donedigez an dugroc'heneien en enezennou-mañ. Dre zarvoud hep mar ebet e c'hoarvezas kement-se. Evel ma 'z eo bet diskouezet gant De Quatrefages (oc'h en em harpa war gartenn ar morredennou savet gant ar c'habiten De Kerhallet) e ve a-walc'h da vagou eus Nevez-Gwinea beza taolet gant eur barrad-amzer war-hed eun nebeut dereziou-led etrezek ar C'hreisteiz, evit ma vefent stlejet gant *morredenn an Nevez-Holland*. Houmañ o c'hasfe ganti davet di-

(18) Ma 'z eus heñvelderiou bras ha stank etre Nevez-Kaledoniz, ha Neandertaliz, ez eus ivez, e keñveriou-zo, disheñvelderiou ker bras-all. Re hir e vefe dezrevell amañ an eil re hag ar re-all. Studiet-piz eo bet ar gudenn-se gant Fritz Sarasin, war *Anthr.* 1924, pp. 193-227 : *Sur les relations des Néo-Caledoniens avec le groupe de l'Homo neanderthalensis.* Lenn ouspenn, diwar dourn an hevelep oberour, *Anthropologie der Neo-Caledonier und Loyalty-Insulaner*, Berlin, 1916-1922 ; *Ethnologie der Neu-Caledonier und Loyalty-Insulaner*, München, 1929 (keñveria *Anthr.* 1930, pp. 324-6).

(19) 268.460 kilometrad-karrez a c'horread, evit an diou enezenn vrasa nemetken (*Ika Mawi* en hanternoz, *Tawaï Pounamou* er c'hreisteiz). Tree'h da c'horread Breiz-Veur (230.000 kil. kar.).

genvezderiou Mor Skournet ar C'hreisteiz, nemet ha kemeret e vefent gant ar c'hilredennou a zo tro-war-dro d'ar Zeland-Nevez. Ma tro evel-se, dibaot ne vefe ket d'ezo beza taolet ouz aod ar vro-se (20).

Diwezatoc'h, etro ar XV^vet kantved, hervez jedadur De Quatrefages, e teuas Poluneziz a-vagadou da zouara er Zeland-Nevez, ha diwar ar gemmeskidigez anezo gant Melaneziz e savas pobl hiron ar Vaorïed. Bras pe vrasoc'h diouz ar meuriadou eo bet an hironerez. Bagadou Poluneziz, dre argas pe dre beurlazadega an dugroc'heneien o chom er c'horn-bro dibabet ganto, a suraas glanded o gouenn. Bagadou all a erbedas buhez ar Vorianed oc'h ober mevelien pe sklaved anezo. Rummadou-all c'hoaz a zeuas d'en em unani ganto. Ac'hano an disheñvelderiou bras a verzer e liou-ken, e dremmadur hag e klopennadur ar Vaorïed, pa 'z eer d'ezo ken dre unanou ken dre veuriadou. Neuz ar ouenn genta a vrôas en enezenn a gaver a-wechou gant an uhela renerien zoken. Bez' ez eus, e-touez pennou balzamet ar roueed-veleien (*ariki*) a zo deuet e kerz denoniourien Europa ha bet studiet ganto, hiniennou hag a zo melaneziek pe bapouaek-rik. E-touez ar meuriadou, unan a dalvezas

(20) *Hom. fos.* pp. 488-9. A-zivout kudenn poblidigez enezennou ar mor Habask hag an darvoudou-natur a zo bet degaset war-raok d'hen diskleria (morredennou, aveliou c'houec'hmizveziek, barradou-amzer ha korventennou), lenn, ouspenn levriou De Quatrefages meneget ganeomp, Deniker, pp. 579-80 (eus ar c'henta mouladur) ; Sittig, *Unfreiwillige Wanderung*, war *Petermanns Mitteilungen*, 1890, p. 161 *et seq.* ; Tilenius, war *Mitteilungen der Anthropologischen Gesellschaft in Wien*, XXXVI, 1906 (*Verhandl.*) p. 122 *et seq.* ; W. Churchill, *The Polynesian Wanderings*, Washington, 1911. A-zivout ar bagou : E. Best, *The Maori Canoe*, Wellington, 1925. Diwar-benn an enbrôadou plant ha loened : G. M. Thompson, *The Naturalization of Animals and Plants in New-Zealand*, Cambridge, 1922.



d'ezañ liou du e gen beza lezanvet *Pokerekahou* « Patatez-du » (21).

Ar Vorianed a oa o chom er Zeland-Nevez d'ar mare ma tiskennas enni Poluneziz a zo taolennet e kanennou koz ar Vaorïed evel gouezidi en noaz o veva diwar hemolc'hi ha pesketa nemetken. Peurheñvel gant-se edo o doare-beva ouz hini Aostraliz ha Tasmaniz. Nemet treutoc'h c'hoaz e ranke beza ar bevañs ganto. Bez' edo eun nebeut gouennou bronneged da vihana o veva en Aostralia hag e Tasmania (22). Er Zeland-Nevez (evel e Mikronezia, e Polunezia hag e Melanezia), n'oa hini ebet, avat. Da jiboez n'oa nemet evned eno. Er Zeland-Nevez, gwir eo, en devoa tizet ar rummad askellek, dre ar moaed brudet (23), dont d'eur vent souezus ne gaver par d'ezi e nep lec'h-all war an Douar, nemet e Ma-

(21) A-zivout ar Vaorïed, lenn pennad-studi founnus-mat A. de Quatrefages, *Maoris et Morioris*, war *Hom. fos. et hom. sauv.* pp. 422-94, ha, da ziweza, R. Firth, *Primitive Economics of the New-Zealand Maori*, London, 1929 (keñveria *Anthr.* 1929, pp. 340-2). Ar penna labouriou da lenn (ar mammskridou, kouls lavarout) evit anaout ar Vaorïed eo ar re a zo bet moulet war *Transactions and Proceedings of the New Zealand Institute* abaoe ar bloaz 1860.

(22) Gouennou bronneged Aostralia ha Tasmania a zo anezo-holl (nemet ar c'hi *dingo*) gouennou eus an izela dere, a anver godelleged, o tiskenn war-eeun eus ar c'henta gouennou bronneged a vevas war an Douar en eil-hoalad, ha trôet eun draig hepken diouz ar patrom anezo.

(23) Moaed (diwar eur ger maorïek o talvezout « evn ») a raer eus evned ramzel na gaved nemet eno. Berr-askellek ha hir-c'houzougek e oant evel ar struskañvaled hag ar c'hazoared a vremañ, nemet brasoc'h a-galz peurliesa, pa dize ar gouennou menteka anezo (*Dinornis maximus*) pevar metrad uhelder : keit ha jirafed.

dagaskar an hini e ve (24). Hogen, aet da get edo ar gouennou moaed menteka kent donedigez an den en enezenn : biskoaz n'eo bet kavet ar relegou anezo e dilerc'hiadou-kegin hen-eneziz. Ar gouennou bihanoc'h eo a zo bet hemolc'het gant ar Vorianed, ha, diwezatoc'h, gant Poluneziz, ha kaset da get ganto. Ano anezo a zo e kanennou koz ar Vaoried.

Da baka evned o c'hoadou e ra enezourien Papouazia ha Melanezia gant antellou ha tagellou ijinus-meurbet, gant ar wareg hag ar saez (25). Founnusoc'h a-galz d'ezo eo ar pesketaerez, aes her gouzout. Kaset e vez en-dro war-bouez higennou, ferier, treantou, rouedou. Anavezet eo ouspenn, eno evel en Indonezia hag en Aostralia, ar pesketa dre gontammi an dour. Dre-holl e vez kontammet broudenn ar saeziou hag ar goafiou — goafiou bras ha goafiou-bann, ar re-mañ taolet alïes war-bouez eur vaz-vanna (*throwing-stick*). Ar c'hontammou e boaz evit se eo an dourenn eus plantennou-zo, hag ar fank eus al lennou pe al lagennou, marvusted ar fank-se o tont eus ar garvuhezeganed kleñvedus o neradi ennañ.

Gounideien-douar aketus hag ampart a-walc'h a oa eus ar Bapouaed hag eus Melaneziz pa voe dizolôet o enezennou gant Europiz. Eno evel e Polunezia, ez eo bet lakaet souezet ar veajourien gant

(24) An *Aepyornis maximus*, o veva e Madagaskar, a oa anezañ ivez eun evn bras-espar. N'oa ket, koulskoude, a-vent gant an *Dinornis maximus*. Arabat beza touellet gant ar skeudenn a zo e levr J. Verne, *La Découverte de la Terre*, I, 1887, p. 80 : eus ar faltaziusa eo.

(25) A. P. Lyons, *The Arrows of the Upper Morehead River Papua Bush-Tribes*, war *Man*, XXII, 1922, pp. 145-7. N'emañ ket ar wareg hag ar saez e boaz dre-holl e Melanezia. Dianav eo da Nevez-Kaledoniz, da skouer.



naet ha kempenn edo al liorzou hag ar plantadegou. Gouzout a ra enezegiz digeri da zoura o farkou kanouc'hellou dour-red ha sevel pontou-froud e prenn a zo bet gallet ober anezo oberennou a arz hep mont en tu-hont d'ar wirionez. Turia douar a reont war-bouez ar bigell, pe war-bouez bizier zoken, evel ma ra gouezidi-zo a Indez-Sina. Bez' ez eus gant darn eus o meuriadou doareou labourat douar hag a zo a-grenn diouto o-unan. Er meuriad *Kerepounou* da skouer, e Nevez-Gwinea, e vez turiet douar diwar gourc'hemenn hag afo gant eur bagad gwazed war renk. Pep gwaz a zo gantañ diou vaz hir, unan e pep dourn, harp ar penn krec'h anezo ouz e skoaz, ar penn traoñ ouz leur an douar ; dre ober ganto evel gant pep a loc'h e tivommont an douar da zigeri an ero (26).

Daoust ne dint ket ker brudet ha Poluneziz evel saverien-vagou ha moraerien, n'eo ket manet koulskoude ar Bapouaed ha Melaneziz war-lerc'h gant an diou vicher-se. Bagou a bep seurt a weler en implij en o zouez, eus ar vag unpez graet dre zivoueda eur bilprennenn veur nemetken betek ar vag graet a blenk kenereet, betek ar bagou bras daougorfek, tric'horfek, pevarc'horfek zoken. *Lakatoi* a vez graet eus ar re-mañ gant ar Bapouaed o veva war riz raz Torres. Bez' ez eus anezo peder bag-pilprennek lakaet skoaz-ouz-skoaz, ereet kenetrezo dre dreuzellou prenn, hag astennet a-blaen warno eul leurenn goad. En he sav war ar c'henstrollad-se eur wern, pe ziou, outi pe outo pep a ouel vras dric'horniek dantetledan e krec'h e doare eur c'hresk. Gwelloc'h rede-

(26) Deniker, p. 570, n. 1 ha sk. 152.

rien-vor eget na gredfed e vez a-wechou eus ar bagou-se. Souezet-mik e voe Alan Gerbault e 1927 o welout e vag, *The Firecrest*, anezi eur vag-red eus ar wella savet e Bro-Saoz, kannet ha dilerc'hiet da vat gant eul *lakatoi* (27).

Ar meuriadou o chom war arvor Nevez-Gwinea diouz tu ar mervent a zo d'ezo bagou dre gant ha kant, ma raent warno, kent kreiz an XIX[vet] kantved da vihana, argadadennou betek ar Molukez. Kement a spont a save rak ar bigi-se hag al lestradou morlaeron du ouz o ren hag en Europa e derou ar Grennamzer rak bigi an Normaned (28). War seurt bigi o deus, eun nebeut kantvedou a zo, darn eus ar Bapouaed treizet an ec'honder mor a-led etre o bro hag an enezennou Karolina. Trec'hi a rejont an enezourien a ouenn vikroneziek (ar re end-eeun o devoa savet e Ponape kêr Nanmatal) ha diazeza o beli warno (29).

Eus ar skorta e vez o gwiskamant gant Morianed Papouazia ha Melanezia. Bez' ez eus anezañ (pa 'z eus anezañ e gwirionez) pe eur vrozig heñvel ouz hini Poluneziz hag a vez douget gant ar baotred kerkouls ha gant ar merc'hed, pe, e meuriadou-all, eur gouriz rusk kannet evit ar baotred (stag oûtañ,

(27) *Sur la route du retour,* 78-vet mouladur, pp. 87-8 (danevell), 81 (skeudenn).

(28) De Quatrefages, *op. cit.* pp. 186-7, o venega G. Windsor Earl, *The Native Races of the Indian Archipelago : Papuans,* London, 1853, hag al letanant Kolff, *Voyage of the « Dourga » to New Guinea and the Moluccas.*

(29) De Quatrefages, pp. 200-1. Daou labour a bouez diwarbenn merdeadennou Melaneziz : Malinowski, *Argonauts of the Western Pacific,* London, 1922 ; R. Lenoir, *Les Expéditions maritimes, institution sociale en Mélanésie occidentale,* war *Anthr.* 1924, pp. 387-410.



en enezennou-zo, ar seurt gouhin a veze douget gant Kretiz ar rannoadvez minoek ha gant Libuaïz an Hen-amzer) (30), hag eun diaraogenn c'heot plezennet evit ar merc'hed.

An tïez a zo a lïes seurt. Bez' ez eus tïez kelc'hiek, tïez hirgelc'hiek, tïez pevarc'hornek, tïez savet war beuliou, tïez savet e barrou ar gwez. Bez' ez eus tïez bras, boutin etre meur a diegez, ha tïez bihan undenek pe untiegezek. Tïez-kegin, disrann diouz an tïez-annez, a vez savet alïes, hag ivez kledouriou evit goudori ar bagou, skiberiou evit serri an eostou, ha krevier evit ar moc'h (31). Keviou-annez a gaver er meneziou.

Ker stank an doareou-bezia hag an doareou-tïez. Diouz ar meuriadou ez int, ha, dreist-holl, diouz ar renk dalc'het er gevredigez gant an den maro. Bez' emañ o kenveza evel-se e Nevez-Gwinea ha Melanezia hogos an holl zoareou-bezia e boaz gant bediz : an douara, an devi, an douara ar c'horf daoubleget hag ereet, al lakaat e barrou ar gwez, al leuskel war varr an douar, an teurel er mor, an digiga dindan an amzer hag ar mougevia-eskern (ebarz mougevioukañv), ar balzami. Ar balzami ar c'horfou maro, evel ma 'z eo boaziet gant glannidi raz Torres, a zo heñ-

(30) Anvet e oa *karnata* gant Morkreizdouaregiz an Hen-amzer. Gwisket e veze gant Rakfaraoniz ha Tud Pount (Su-Arabia, aod ar Somalïed, Abissinia). Gwisket e vez bremañ c'hoaz gant Morianed-zo (e kevrenn gornok Afrika dreist-holl). Nevez-Kaledonia eo al lodenn a Velanezia m'emañ boaziet ar stanka.

(31) Al loened-mañ, a-gevret gant ar c'hon hag ar yer, a zo al loened doñv n'oa nemeto gant ar Bapouaed pa zouaras Europiz evit ar wech kenta en o bro. E Melanezia n'oa ket a voc'h e pep lec'h. Dianav e oant da Nevez-Kaledoniz.

vel-mik ouz an hini a oa e boaz gant Hen-Ejiptiz (32). Alies-kaer e vez graet gant ar Bapouaed skeudennou prenn eus an dud aet da anaon. Ar skeudennou-se, anvet *korwar*, a vez miret keit ha ma chom beo mab an hini a zo aet da anaon. Devet e vezont goude e varo (33).

Trugarekaat d'an darempredou kenwerz o deus bet abaoe meur a gantved gant Maleziz Seram ha Tidor (34), o deus arvoriz mervent ha gwalarn Nevez-Gwinea desket labourat houarn. Ar vegin-c'hovel boaziet ganto eo hini Valeziz (35). Er peb-all eus an enezenn veur-se, e Melanezia hag er Zeland-Nevez,

(32) A. C. Haddon ha C. S. Myers, *Anthropol. Expedition to the Torres Straits*, VI, *Funeral Ceremonies*, Cambridge, 1908, p. 126.

(33) C. Wedgewood, *Death and Social Status in Melanesia*, war *Journ. of. the R. Anthr. Institute*, LVII, pp. 377-98 ; *Anthr.* 1929, pp. 346-7 ; A. M. Hocart, *The Cult of the Dead in Eddystone of the Salomons*, id. LIII, 1922, pp. 71-112.

(34) E dibenn an XIX-vet kantved, edo c'hoaz sultan Tidor pennaotrou, da vihana dre ano, war an holl veuriadou Papouaed o veva en arvor gwalarn Nevez-Gwinea. Hogen, bewech ma teue e listri da sevel diwar arvoriz an truajou dleet, e tec'he ar re-mañ er c'hoadou. Gant Papouaed ar mervent e oa difennet groñs da Valeziz dont e diabarz ar vro. Bez' ez oa war an aod eun nebeut lec'hiou divizet ma oa aotreet d'ar genwerzerien dilestra ha sevel tïez da gledouria o marc'hadoureziou. Di e teue ar Bapouaed da geja outo ha d'ober eskemmadennou. Maleziz a zegase, e-touez kalz a draou-all, dent olifant ha pladou bras e porselen — daou rummad traezou a oa kalz a glask d'ezo e-touez eneziz. Ar re-mañ a rôe sklaved en eskemm. Lakaat a raed da gantadou ha da viliadou zoken niver ar sklaved a veze degaset evel-se bep bloaz eus Nevez-Gwinea gant Maleziz e-pad an XIX-vet kantved. Er sklaved-se, hervez beajourien (G. Windsor Earl, 1853), e vije andon ar vulzened a ra ar boblañs e meur a enezenn eus strollad ar Molukez. Keñveria J. P. Kleiweg de Zwaan, *Tanimbarschedels*, war *Volkenkundige Opstellen*, I, Amsterdam, 1917 (*Anthr.* 1922, p. 324).

(35) De Quatrefages, pp. 188-9.



ez eo padet oadvez ar binviou maen betek donedigez Europiz, ha bremañ c'hoaz (1930), e diabarz Nevez-Gwinea, Nevez-Iwerzon, Nevez-Vreiz hag eun enezennou-all dizarempred, ne vez graet nemet gant maen, prenn, kregin, drein-pesked hag eskern da zanvez an armou hag ar binviou. Emañ dianav ar poderez-pri e meur a enezenn ; graet e vez, en e lec'h, evit poaza boued, gant listri prenn ma lakaer enno mein goret ouz an tan ken na zeu da virvi an dour (36).

Diouz an elfennadou oc'h ober sevenadur Melaneziz, e tamspisaer ez eus bet kent en o zouez meur a wagennad sevenadurez ma vefe an elfennadou-se an aspadennou anezo. Studiet piz eo bet an traou er c'heñver-se en Hebridou-Nevez hag en enezennou Banks, ha dizolôet ez eus eno, hervez, roudou azilerc'h peder gwagennad sevenadurez :

*a*) Kenta gwagennad, arouezennet dre an ezvezañs a zelwennou hag a vasklou.

*b*) Eil gwagennad, da arouez d'ezi an *namba* (kalc'hwisk, *karnata* Morkreizdouaregiz an Henamzer) hag an trodrouc'h (enwad, amdrouc'h) evit ar baotred, ar gouriz neudennek evit ar merc'hed (37).

(36) Otto Schlaginhaufen, *Reisen und Forschungen in der Melanesischen Sudsee*, war *Sitzungsberichte der Anthr. Gesellschaft in Wien*, 1919-1920 ; *Mittheilungen über eine Bereisung der Insel Lir in Melanesien*, war *Jahresbericht der Geographisch-Ethnographischen Gesellschaft in Zurich*, 1918-1919 ; *Anthr.* 1921, pp. 391-2 ; A. de Mortillet, *Le travail de l'obsidienne aux îles de l'Amirauté*, war *L'Homme préhistorique*, XIII, 1926, H. a.

(37) Ar gouriz neudennek a veze gwisket ivez gant ar merc'hed yaouank en Hanternoz Europa, en hena rannoadvez an arem (kavadenn graet en Egtved, Jutland). Lenn *Anthr.* 1930, p. 176.

*k*) Trede gwagennad, arouezennet gant ar plezennerez, ar c'hava (died mezvus tennet eus ar *Piper methisticum*), an taboulinou a zalc'her a-blaen, hag ar moc'h.

*d*) Pevare gwagennad, arouezennet gant kehelidigez ar re varo, ma virer stumm o c'horfou pe dre o balzami pe dre sevel diouz o heñvelidigez masklou klopennek ha delwennou klopennek. Eus ar re-mañ e vije diwanet an delwennou prenn, an taboulinou a zalc'her a-sounn, ar postou-tïez kizellet e furmou tud. E kehelidigez ar re varo e vije ivez andon ar breuriezou-kuz, stank meurbet e-touez Melaneziz, pa c'houlakaer na oa anezo da genta nemet tud en em vodet evit kehela a-gevret eun anaon-pe-anaon (38).

Ha pa ve gwir ar goulakadur-se, e ranker anzav koulskoude o deus ar breuriezou-kuz (*Souke, Menggi*, h. a.) trôet kalz diouz o fatrom. En Hebridou-Nevez, er vreuriez-kuz anvet *Souke*, e sav an den da zerezadou war uhelaat dre genanvidigez prenet. Kredi a reont e teu an den, pa sav evel-se, da ezel e kevredadou tud varo ha beo perc'henn d'eur *mana* (39) galloudusoc'h-galloudusa (40). Er vreuriez anvet *Menggi*, pa dremen an nevezidi eus eun derezad d'eun derezad uheloc'h, e c'hoarvez lidou bras a vez graet a-c'houez d'an holl, ma verker ar barr anezo

(38) F. Speizer, *Ethnographische Materialien aus den Neuen-Hebriden und den Banks-Inseln*, Berlin, 1923 (*Anthr.* 1924, pp. 158-60).

(39) Melaneziz a ra *mana* eus ar galloud-kuz en em gav (gouez d'ezo) e kement tra, beo pe nann-beo, a zo war ar bed (en eur ger eus ar yez zoken). An hini a oar dihuni ar galloud-kuz-se hag e lakaat en e zourn a zo eur mailh, war o meno. Hubert ha Mauss, *La Magie*, war *An. sociol.* 1904.

(40) F. Speizer, *op. cit.*



dre farda eur savadur (delwenn brenn, taol-vaen, bannleurenn vaen) a vez aberzet d'ezañ eur pemoc'h (41). E Nevez-Vreiz, ar breuriezou-kuz anvet *Douk-Douk* a zo enno peurliesa eur c'heneil-emguzulia da rener ar meuriad, ha paotred yaouank a ya da ezel er vreuriez dre baea ker a-walc'h. Da gastizer ez a pep Douk-Douk diouz ret. Gwisket gantañ dilhad e vreuriez, golôet e zremm gant eur maskl euzus, en em laka da redek dre ar gêriadenn en eur yudal, hag e tec'h an holl razañ dindan o aon. Mont a ra da di an den ma 'z eo bet savet klemm outañ dirazañ pe a zo diskredet warnañ beza graet eun torfed bennak, hag e laka da goueza warnañ ar c'hastiz dleet. Hemañ a sav, diouz ma ve an taol, eus eun tell-kastiz d'ar maro (42).

Ar Bapouaed ha Melaneziz a zo donezonet-mat evit an ornadurez, evel m'hen diskouez o zatouadurïou hag ar c'hizelladuriou a c'holo o goafiou, o batarazïou, o roeñvou, o masklou-lid, o zaboulinou, en eur ger an darn-vuia eus ar binviou-prenn ma reont ganto (43).

Dre ma 'z int bet nebeutoc'h darempredet gant Europiz eget Poluneziz, o deus bet ar Bapouaed hag an darn-vuia eus Melaneziz nebeutoc'h da c'houzañv ivez eus o ferz. En enezennou a Velanezia ma 'z eo aet stank a-walc'h a-benn bremañ ar boblañs europek (evel Nevez-Kaledonia hag an Hebridou-Nevez) emañ koulskoude an henvroïdi o tigreski buan. Abe-

(41) J. W. Layard, *Degree-taking Rites in South West Bay, Malekula*, war *Journ. of the R. Anthr. Inst.* LVIII, 1928, pp. 139-223 ; *Anthr.* 1929, p. 345.

(42) Deniker, kenta mouladur, p. 301.

(43) Daniel Real, *La décoration primitive : Océanie*, 1923 ; G. H. Luquet, *L'Art néo-calédonien*.

gou an digresk a zo eno an hevelep re hag e Polunezia :

1° Ar c'hleñvedou hag ar siou-fall degaset gant Europiz.

2° Al leda dre ar vro eus doareou-beva n'eo tamm ebet diouto korfadur enezegiz.

3° An digempouez lakaet e spered tud ar vro gant eur gemmadeg re drumm ha penn-da-benn e ren ar vuhez.

Er gevrenn-se eus ar bed evel e Polunezia hag e Mikronezia e vezo moarvat kemeret tamm-ha-tamm lec'h gouenn ar vro pe gant Europiz, pe, en enezennou diyac'hus da Europiz evel Nevez-Gwinea, gant Annamiz, Sinaïz ha Japaniz (44).

(44) Da vont dounoc'h e studi ar Bapouaed, Melaneziz hag o bro, lenn al labouriou-mañ : A. C. Haddon, *The Ethnography of the Western Tribes of Torres Straits*, war *Journ. of the R. Anthr. Inst.* XIX, 1890, p. 401 *et seq.* A. P. Lyons *Animistic and other Spiritualistic Beliefs of the Bina Tribe, Western Papua.* id. LI, 1921 ; Thurnwald, *Die Gemeindre der Banaro* ; P. Wirz, *Die Marind-Anim von Hollandisch-Sud-Neu-Guinea* (*Hamburgische Universität Abhandlungen aus dem Gebiet der Auslandkunde*), 1925 ; R. H. Codrington, *The Melanesians, Studies in their Anthropology and Folk-lore*, Oxford, 1891 ; F. Graebner, *Die Melanesische Bogenkultur und ihre Verwandten*, war *Anthropos*, St Gabriel-Mödling, IV, 1909, pp. 726-80, 998-1032 ; W. H. R. Rivers, *The History of Melanesian Society*, Cambridge, 1914 ; C. S. Seligmann, *The Melanesians of British New Guinea*, 1910 ; G. Browne, *Melanesians and Polynesians*, London, 1910 ; N. Moseley, *On the Inhabitants of the Admiralty Islands*, 1877 ; A. Kramer, *Die Malanggane von Tombara, Neu-Mecklemburg*, 1925 ; B. Thomson, *The Fidjians, a Study of the Decay of Custom*, 1908 ; an Ao. 'n Eskob V. Douceré, *Les populations indigènes des Nouvelles-Hébrides*, 1922 (*Anthr.* 1922, pp. 577-8) ; J. B. Baker, *Depopulation in Espiritu-Santo, New-Hebrides*, war *Journ. of the R. Anthr. Inst.* LVIII, 1928, pp. 279-303 (*Anthr.* 1929, pp. 344-5) ; C. Nicolas, *La trépanation néolithique chez les Canaques actuels*, 1913 ; M. Leenhardt, *La fête du pilou*



# AOSTRALIA ha TASMANIA

Aostralia, ha hi ar bihana eus douarou-bras ar bed (45), eo ivez an iskisa ouz daoulagad an naturour. Ar c'hlasvez warni, anezi raden gwezheñvel, sikazeged, gwez arokaria, mimoza, palmez, heskeud (*Eucalyptus*), a zegas da goun ar c'hlasvez a c'holôe ar bed e-pad an eil-hoalad (46). Er moriou tro-war-dro d'ezi e weler o veva hag o founnaat ar gouennou kouraleged, tric'hogneged ha kregin-bageer a oa e

*en Nouvelle-Calédonie*, war *Anthr.* 1922, pp. 221-63 ; A. L. Kroeber ha C. Holt, *Mask and Moieties as a Culture Complex*, war *Journ. of the R. Anthr. Inst.* 1920 ; B. Manilowski, *La vie sexuelle des sauvages du Nord-Ouest de la Mélanésie, description ethnographique des démarches amoureuses, du mariage et de la vie de famille des indigènes des îles Trobriand*, 1930 (*Anthr.* 1931, pp. 415-7) ; M. Leenhardt, *Notes d'ethnologie néo-calédonienne*, 1930 (id. pp. 419-20) ; A. P. Maudslay, *Life in the Pacific Fifty Years ago*, London, 1930 ; A. Mochi, *Rapporti tra l'antica civilta mediterranea e la malese*, war *Archivio per l'antropologia e la etnologia*, XXXIII, Firenze, 1903, H. a.

(45) Mentegez ha tolzennegez Aostralia a dalv d'ezi beza lakaet e renk an douarou-bras ha neket e niver an inizi : 7.626.275 kilometrad-karrez eo he gorread. Kement anezi ha peder femvedenn Europa. Houmañ a zo 10.010.486 kil. kar. he gorread.

(46) En Aostralia evel e Polunezia ez eo bet degaset gant Europiz kalz a blant nevez eus Europa, Amerika, Azia hag Afrika, hag e lec'hiou-zo e founna bremañ ar plant-se war blant ar vro, F. Mueller, *Australian Vegetation, Indigeneous and Introduced*, Melbourn, 1867. E karteriou-zo a Bolunezia (e kompezenn Christchurch, da skouer, er Zeland-Nevez) ez eo bet mouget-mik zoken plant ar vro gant gouennou gouez a Europa bet degaset an had anezo dre zarvoud, De Quatrefages, pp. 281, 416-9.

moriou jurasek ha kleizek Europa. En he stêriou e kaver *Ceratodus*, eur pesk diouelfennat bet anavezet da genta dre e relegou 'karrekaet daskoret gant gweleadou triasek Europa. War ar c'haled n'eus nemet gouennou bronneged eus an izela dere, bronneged beg-evn ha godelleged, ne deus anezo nemet kosa bronneged ar bed, ar re a veve e-pad an eil-hoalad, aet o c'henta orin war c'haoli ha war lies-seurtaat (47).

Evel ma lavar Marselin Boule, a adskrivomp amañ eur bajennad anezañ, an darn-vuia eus ar stummadou iskis-se a Aostralia a zo diskleriet gant an douarouriez hag an hen-zouaroniez anezi. Ar pep brasa eus gorread Aostralia a zo manet diveuz diouz ar mor a-hed ar c'henta hag an eil hoalad. Eul lodenn e oa-hi neuze eus eun douar-bras kreisteizel ec'hon-meurbet, bet anvet gant an douarourien *douar-bras Gondwana*, en e zalc'h, ouspenn Aostralia, Madagaskar, Kreisteiz Afrika hag an Indez. Da heul torraduriou ha koazaduriou e pluskenn-vaen ar bed, ez eas an douar-bras-se da get, hag abaoe an oadvez kleizek betek ennomp en em gavas Aostralia disrannet dre ar mor diouz pep douar-bras all. Er c'hiz-se e teuas gouennou plant ha loened an eil-hoalad da veza enket enni, ha gwarezet, war eun dro, dre enezegez ar vro, diouz kevezerez digernez ar gouennou plant ha loened all a savas er peurrest eus ar bed e-pad an trihoalad.

Ar gwaziennou-mor o tisranna Aostralia diouz Indonezia ha Papouazia (mor Timor, mor Arafoura, raz Torres, mor Kouralek), a-walc'h anezo da sparla

(47) M. Boule, *Les hommes fossiles*, eil mouladur, 1923, p. 370.



hent ouz an enbrôadou plant ha loened di-eskell, n'o deus ket miret ouz an Den Poellek (*Homo sapiens*) da dizout Aostralia war-dro dibenn ar pleistoken... pe abretoc'h marteze, mar deo pleistoken-izelek e gwirionez ar relegou-tud karrekaet kavet nevez-zo e Kohuna (Viktoria) hag e lec'hiou-all a Aostralia. Nemet n'oa ket neuze bagou gant mab-den, d'ezañ da dreiza ar gwaziennou-mor o tisranna Aostralia diouz Indonezia ha Papouazia. Darn a venn skarza ar skoilh-se dre c'houlakaat ez eus bet, d'eur mare-pe-vare eus ar pleistoken-izela, p'edo ar pep brasa eus Indonezia oc'h ober eun tachad-douar nemetken stag ouz gevred Azia, eur striz-douar dibad stegnet a-dreuz-penn da vor Timor pe da vor Arafoura, etre Indonezia hag eul lec'h-pe-lec'h eus aod hanternoz Aostralia. Tud o dije gallet neuze treiza war o zreid eus an eil glann d'eben. Dre an hevelep hent, hogen digevret diouz an den, en dije tremenet ar c'hi gouez dingo, mar deo gwir ez eo bet kavet e eskern a-serr gant relegou-loened karrekaet eus ar pleistoken-izela e leuniadur keviou eskernek Aostralia (*Wellington Caves*) hag e dichaladur he lennou (lenn *Collabonna*). Ar gwan eus ar goulakadur-se eo e rankfe beza bet moan meurbet ha berr-badus-kenañ ar striz-douar a imbrouder, pa 'z eo gwir n'en deus rôet tremen, estr eget d'an den, da loen frouez-gweleek (48) ebet nemet d'ar c'hi. O veza ma 'z eo ar c'hi dingo al loen dic'hodell n'eus nemetañ o veva en Aostralia, e rôer gwirheñveloc'h pennabeg d'e vezañs eno dre c'hou-

(48) Plakentaek, mar bez gwell ganeoc'h. Amiegezed Breiz-Izel a ra *gwele* eus ar plakenta.

lakaat ez eo deuet a-gevret gant an Den, en hevelep bag gantañ (49).

O kemerout da wir ar goulakadur-mañ, ha dre en em harpa a-hend-all war an disheñvelderiou a ouenn hag a sevenadur a oa etre Tasmaniz hag Aostraliz, e lakaer andon henvroïz Aostralia e diou enbrôadenn:

1° An enbrôadenn gosa, c'hoarvezet er pleistoken, a oa anezi Morianed bleo gloanek, heñvel dre zarn eus stummadou o c'horf-eskern ouz Melaneziz. Kutuilherien, pesketaerien ha hemolc'herien, hep kon ganto, e oant. Diwar o dourn e vije an ijinerezou hen-vaenek a zo bet kavet an aspadennou anezo pe e gweleadou-douar re goz evit ma helljed o lakaat war henvroïz eus hon amzer (50), pe e lec'hiou eus ar vro hag a zo bremañ, abaoe kantvedou ha milvedou zoken moarvat, digevannezus a-grenn d'an den. Seurt gant an aspadennou-mañ eo ar binviou kouarzell benet diaoz meurbet, heñvel-tre ouz ar binviou maen e boaz n'eus ket pell gant Tasmaniz, a zo bet

(49) A-zivout ar gudenn-se, lenn : R. Etheridge, *Has Man a Geological History in Australia ?* 1890 ; F. Wood Jones, *The Status of the Dingo*, war *Transactions and Proceedings of the Royal Society of South Australia*, XLV, 1921, pp. 254-63 ; M. Boule, *op. cit.* pp. 374-80 ; Colin Mac Kenzie, *Prehistoric Man in Australia : the Cohuna Skull*, war *Stead's Review*, 1a a viz mae 1926 (renta-kont war *Anthr.* 1927, p. 604) ; M. Boule, *Le crâne humain de Cohuna*, war *Anthr.* 1928, pp. 210-1.

(50) Da skouer ar peziou binviou e kouarzell hag e mein kalet-all, benet a-skolpadou, hag i dilufr atao, a zo bet kavet e tuniennn Tarwin (mervent Viktoria), *Anthr.* 1922, pp. 518-9. Dibaot-kenañ e kaver binviou maen e dichaladuriou Aostralia (unan pe diou gavadenn vouc'hili a zo bet, hag i arvarus). Goude hogos eur c'hantved kleuziadegou (*diggings*) e grouanegi aourus ar vro-se ne deus kavet netra, daoust m'oa meur a gant mil kilometrad karrez er gorread furchet anezo, Boule, p. 375, o venega Keane, *Ethnology*, Cambridge, 1896, p. 95.



dizolôet e gouelec'h Kreiz Aostralia, en eur vro bremañ dizour, dic'hlasvez ha diloen, anezi ledgompezennou meinek ha traoniennou leun a duniennou traez flach-diflach. Ken teo ar verglenn-vaen war ar binviou-se ha war ar mein-natur war o zro (51). A-zilerc'h tud ar genta enbrôadenn-se e vije ivez ar re gosa savet e-touez ar berniou kregin ha ludu a-strew war aodou reterel ha kreisteizel Aostralia. Daskor a reont, p'o furchér, mein hag eskern benet garo, kuit a vroudou-saez hag a boderez-pri.

Eus Aostralia e vije aet darn eus ar genta trevadennourien-se da Dasmania, pe dre vagou d'eur mare eus ar ragistorvez nes a-walc'h d'eomp (52), pe dre zouar d'eur maread kosoc'h m'edo Tasmania stag ouz an douar-bras en hanternoz d'ezi dre zivoradur raz-mor Bass (53). Diskennidi digemmesk anezo e vije bet Tasmaniz evel m'o gwelas Europiz pa zouarjont en o bro eun nebeut kantvedou diouzimp.

2° An eil enbrôadenn c'hoarvezet e derou nevezvarevez ar maen, anezi tud amzuoc'h liou o c'hen

(51) Walter Howchin, *On the Occurence of Aboriginal Stone Implements of Unusual Types in the Tableland Regions of Central Australia*, war *Transactions and Proceedings of the Royal Society of South Australia*, XLV, pp. 206-30. Renta-kont war *Anthr.* 1922, pp. 547-8.

(52) Pa voe dizolôet Tasmania gant Europiz e oa gant eneziz bagou rusk a helle dougen pemp pe c'houec'h den, ha razellou gouest da zegemer eun dek den bennak. Barrek e oa an eil re hag ar re-all da herzel ouz houlennou eur mor garo war a lavar d'eomp an dud o gwelas.

(53) Evito da veza kevannezus hag ec'hon a-walc'h, edo didud enezennou striz-mor Bass pa voent dizolôet gant Europiz, De Quatrefages, p. 339. An diou vrasa eus an enezennou-se, King ha Furneaux, a zo ker bras pep hini anezo ha Bro-Leon e Breiz, pe vrasoc'h zoken. Tasmania, hi, a zo a-vent gant Iwerzon : 67.894 kilometrad-karrez.

eget Tasmaniz, azrodellek, rodellek pe wagennek o bleo evel re Veddaed enez Selan ha Rakdravidiz an Indez. Evel m'edo eus tud ar genta enbrôadenn, hemolc'herien, pesketaerien ha kutuilherien rik a oa anezo, *nemet ez oa ganto kon a-ouenn gant bleizi Hanternoz ar bed* (54). Argas, lazadega pe genbiaoua a rejont Morianed ar genta enbrôadenn hag e talc'hjont holl Aostralia. Striz-mor Bass a harzas outo da ziskenn izeloc'h er c'hreisteiz ha da dizout Tasmania (55).

Kalz diwezatoc'h, ez eus bet moarvat war aod hanternoz Aostralia diskennadegou Papouaed hag Indoneziz c'houez, nemet kornbrôel eo bet levezon ar re-se ha sevenadurel kentoc'h eget korfadurel.

Ar penna disheñvelderiou o tiforc'ha Tasmaniz diouz Aostraliz eo ar re-mañ :

1° *E-keñver gouenn :* Gloanegez o bleo, boutin etre holl Dasmaniz ; peurzu e oa ar bleo-se evel ma vezont gant holl c'hloaneien ar bed, nemet hir a-walc'h e oant betek koueza war ar choug. Duder o c'hen, teñvaloc'h eget gant Aostraliz. Ledander o fenn : nebeutoc'h hirbennek eget Aostraliz e oa Tasmaniz, paot a-walc'h zoken en o zouez an dud pennetetre (56). Uhel-ventegez o c'horf : lies-vent, evit gwir, e oa ar c'horf ganto ; e-touez an hanterkant Tasmaniad bet muzuliet, ez ae ar vent, evit ar baotred, eus 1 m. 54 da 1 m. 71, hag, evit ar merc'hed, eus 1 m. 29 da 1 m. 63. Nemet gouzout a reomp n'oa ket dibaot gwelout e-touez eneziz gwazed d'ezo 1 m. 82 hag ouspenn. Tevoc'h ha startoc'h e oa an eskern gant Tasmaniz eget gant Aostraliz, kreñvoc'h ar frammad anezo. E-keñver ar c'hlopennadur e oa unvanoc'h neuziet Tasmaniz eget Aostraliz.

2° *E-keñver sevenadurez :* Dianav e oa da Dasmaniz ar c'hi, ar prenn-bann (boumerang), ar vazvanna (*throwing-stick*) a zaougement hed taol ar goaf-bann, hag ar skoed (57) anavezet gant Aostraliz holl gwitibunan. Dianav d'ezo ar wareg hag ar saez boaziet gant meuriadou Hanternoz Aostralia hepken. Da vinviou hemolc'h pe vrezel n'o devoa Tasmaniz nemet bataraziou ha goafiou-bann. Ar binviou-maen boaziet ganto a zo heñvel-mik ouz ar re a oa en Europa e-pad an oadvez mousterel. Re Aostraliz enenep a zegas kentoc'h da goun binviou Europiz e-

(54) F. Wood-Jones, 1921.

(55) N'oa ket nemeur a vageerien eus Aostraliz, en abeg moarvat da ziouf an aodou ha da rouez ar stêriou en o bro. Ar meuriadou o chom en arvor, diouz tu ar reter, etre Porz-Essington en hanternoz hag Adelaïd er c'hreisteiz, o devoa bagou pilprennek graet dre zivoueda treujennou gwez kotoñs, ha bagou rusk gwez gomm, mat ken d'ar mor ken d'ar stêriou. Hogen ar meuriadou en arvor diouz tu ar mervent hag ar c'hornog, adalek Adelaïd betek Gascoyne River (e bae ar Morgi) n'o devoa bag ebet pe dre ma veze ar gwez re bell diouz ribl ar mor er c'harteriou-se pe dre n'oa ket stummet an aod diouz ar bageerez. Gant arvoriz ar gwalarn, etre Bae ar Morgi ha Porz-Essington, razellou hepken a veze e boaz, P. Descamps, *Le rôle social de la pirogue*, o venega R. Brough Smyth, *The Aborigines of Victoria*, London, 1878, I, p. 419, ha N. W. Thomas, *Natives of Australia*, London, 1906, pp. 83, 86. Lenn ouspenn, gant P. Descamps, *Etat social des Peuples sauvages*, 1930, ar pp. 36-44, *la pêche, l'évolution des embarcations, répercussions sociales de la pirogue et de la pêche.*



(56) Aroueziadur-penn Tasmaniz : paotred 74, 1 ; merc'hed 76, 2. Aroueziadur-penn Aostraliz : paotred 69, 9 ; merc'hed 71, 1.

(57) Dianav edo ar skoed da veur a bobl estr eget Tasmaniz en Okeania. Mikroneziz ha Poluneziz a ouie dizarbenn an taoliou a skôed outo hag en em warezi diouz an daredou dre ober gant o bataraziou nemetken, Deniker, p. 316.

pad an oadvez magdalenel hag an oadveziou war-lerc'h (58).

Arabat klask gant Aostraliz an unvanded a neuz a oa gant Tasmaniz. An Hollandad Tasman, o tizolei er bloaz 1686, aod gwalarn Aostralia, a welas eno tud du bleo gloanek. Cook e 1770, oc'h anavezadenni aod biz ar vro, a verzas warnañ tud korfet-kaer, bleo plaen, liou-chokollad o c'hen, peuz-didougn o fri, ha moan a-walc'h o diweuz (59). En hevelep koulz, e weled war aod ar c'hreisteiz merc'hed ha na oa ket kalz gelloc'h o liou eget an hini a vez gant ar mulzenezed. Ar studiadennou a zo bet kaset da benn abaoe diwar-benn ar boblañs aostraliat o deus gwiriekaet eveziadennou ar genta beajourien, dizolôerien ar vro. War 'n hed 600 kilometrad tro-dro da Borz-Essington, en Aostralia an Hanternoz, e kaver, da skouer, 500 meuriad ma 'z a enno liou-ken an dud eus an du-jed d'al liou melen-arruz a zo gant kalz a Boluneziz. Darn eus an dud, er meuriadou-se, o deus bleo gloanek ar Bapouaed. Re-all o deus bleo plaen Indoneziz. Re-all c'hoaz ar bleo azrodellek, rodellek pe wagennek a weler gant Veddaed Selan

(58) J. Sollas, en e levr *Ancient Hunters and their Modern Representatives* (eil mouladur, London, 1915 ; trede mouladur, 1924) en deus keñveriet buhez hag ijinerezou Aostraliz ha Tasmaniz ouz buhez hag ijinerezou Europiz hen-varevez ar maen. A-zivout Tasmaniz, lenn ouspenn : J. Bonwick, *Daily Life and Origin of the Tasmanians*, London, 1870 ; A. de Quatrefages, *La race Tasmanienne*, war *Hom. fos. et hom. sauv.* pp. 292-400 ; H. Ling Roth, *The Aborigines of Tasmania*, London 1890 (kenta mouladur), 1899 (eil mouladur) ; P. Descamps, *Les Tasmaniens (l'Homme avant la domestication du chien)* war *Etat social des Peuples sauvages*, 1930, pp. 113-9.

(59) Keñveria J. Verne, *op. cit.* II, pp. 141-2.



ha Rakdravidiz an Indez. Darn a zo barvek stank, re-all divarv a-grenn.

Ledenez Karpentaria (60), a-gevret gant ledenez York, eo ar gevrenn a Aostralia m'eo bet an drôeta diwar he neuz gouenn ar vro dre zistaoladennou eus Papouazia hag eus Indonezia. Gant-se, n'eo ket ouz ar boblañs-se e tleer trei pa venner tenna eur skeudenn-natur wirion eus korfadur ar ouenn aostraliek. Meuriadou ar Gevred, ar C'hreisteiz hag ar Mervent, ar re a zo o veva er C'hreiz-bro, eo a ranker da studia.

Dre gendastum en eun daolenn ar stummadou-korf ledet-stanka e-touez tud an holl veuriadou-se, e kouezer da lavarout ez eo arouezennet Aostraliz dre :

1° azrodellegez, rodellegez ha gwagennegez o bleo, du pe c'hell-kistin du al liou anezo ; 2° hirder ha stankder o baro (dreist-holl gant gwazed ar meuriadou *Arunta*, o veva er C'hreiz-bro) ; 3° stankder an azbleo war o c'horf hag o izili ; 4° liou gell-chokollad mouk pe gouevrek eus o c'hen ; 5° etreegez o ment (1 metrad 67 pe war-dro) ; 6° hirbennegez o c'hlopenn (aroueziadur-penn : 69,9) ; 7° stoûegez war-dreñv o zal ; 8° baliregez vras o diou-waregabrant ; 9° ar rakkarvanegez ; 10° tougnegez vras o

(60) E-lec'h m'emañ Porz-Essington end-eeun. Tir Arnheim a vez graet eus ar c'horn-bro-se war ar c'hartennou ha war al levriou koz, ha Tir Karpentaria a zo bet lavaret a-wechou dre vras eus ar broiou tro-dro d'ar pleg-mor anvet evel-se diouz ano ar merdead hen dizolôas e 1644 : ledenez Karpentaria er c'hornog, ledenez York er reter, hag ar vro er c'hreisteiz d'ar pleg-mor. Edo ar c'hiz rei da arvoriou Aostralia ano ar merdead o gwelas da genta. Bez' ez eus evel-se, pa heder an aod, o vont eus Tir Arnheim etrezek ar mervent hag ar C'hreisteiz, Tir Tasman, Tir Witt, Tir Endrac'ht, Tir Edels ha Tir Leuwin.

fri ; hemañ a zo kroumm alïes, ledan-meurbet e zifronn (61), hogen sanket doun ha striz kenañ e wrizienn.

Darn eus ar stummadou-se a nesa Aostraliz ouz Tasmaniz (baliregez o diou-wareg-abrant, stankvlevegez o elgez, o diougarvan hag o c'horf), re-all ouz ar Bapouaed hag ouz Melaneziz (kroummder o fri, hirbennegez o c'hlopenn) ; re-all c'hoaz (azrodellegez, rodellegez pe wagennegez o bleo) ouz Rakdravidiz an Indez.

Melaneziz ha Papouaed diouz o zu a zo andoniet o gouenn en eur c'hef ragistorek a oa *nann-gloanek e vleo,* evel m'hen laka diarvar-anat o bugale gouezel a vez gapto, *neket bleo gloanek o c'herent, hogen bleo azrodellek, rodellek pe wagennek zoken* (62). N'eus eta tra ebet a bouez hag a virfe da sellout Aostraliz, Tasmaniz, Melaneziz ha Papouaed a-stroll evel skourrou gaolet diwar eun hevelep gouenn veur ragistorek bet o chom, amzer a voe, e Kreisteiz Azia. Ar c'havout a zo bet graet eus klopennou aostraliathenñvel ha melaneziathenñvel o tenna d'ar ragistorvez e Java hag en Tonkin, an aspadennou eus neuziadou

(61) Aroueziadur-fri Aostraliz (diouz doare-muzulia Broca-Collignon) : 94 ; d'ar muia : 107, 6. Da lakaat da veiza peger bras kemm a zo er c'heñver-se etrezo hag Europiz, lavaromp ez a aroueziadur-fri ar-re mañ eus 55 da 72 (Haddon-Van Gennep, pp. 50, 280).

(62) Diouz a lavar an denoniour helvetiat Fritz Sarasin, n'eo ket an drôellvlevegez (ano dereatoc'h eget gloanegez pa gomzer eus bleo mab-den) eur stummad eus an hena Denelez. Diwanet e vefe diwezatoc'h e gouennou-tud, disheñvel a-grenn an eil diouz eben, bet o poueza warno e-pad milvedou levezon ar glebor hag an tommder kevret-ha-kevret. F. Sarasin, war *Anthr.* 1924, p. 224 ; 1925, p. 467 ; Haddon-Van Gennep, pp. 10-2.



papouaek, morianheñvel ha krakvorianek (diouz al lec'hiou) e-touez ar boblañs veo e Timor-laout (Tanimbar), e Timor, e ledenez Valaka, er C'hambodj, en Assam hag e Sina ar C'hreisteiz, a verk dre vras an hent a voe heuliet gant an dud eus ar ouenn-se pa 'z ejont d'ar broiou ma kavomp hizio o veva o diskennidi. Hervez Fritz Sarasin e vefe ar strollad pe ar c'herentiad aostraliek-tasmaniek-melanezek-papouaek an hini a zo manet tost-da-vat an heñvela ouz an Den Poellek kosa (*Homo sapiens primigenius*), penn-kef d'an holl ouennou-tud a vremañ. Pe, o vont d'an hevelep tra en eun doare-all : an holl relegou kentvedel ha karrekaet eus an *Homo sapiens* kavet en Europa a vefe diwar tud diskennet eus eur c'hef heñvel-meurbet ouz ar strollad aostraliek-tasmaniek-melanezek-papouaek (63).

Vilder Aostraliz a zo bet re-gaset war waz, ha dreist-holl, war astenn, gant an darn-vuia eus ar veajourien genta, ha, diouz o skouer, gant kalz a dudall war o lerc'h a ya betek ober anezo « marmouzien dilost ». Re alies, evit gwir, evel ma c'hoarvez gant ar gouennou hemolc'herien o veva war zouarou distank ar jiboez enno, boas dre se da yun aliesoc'hik eget bemdez, e vez moan ha treut o divesker hag o

(63) F. Sarasin, war *Anthr.* 1924, pp. 224-7 ; Rudolf Pöch, *Studien an Eingeborenen von Neu-Sudwales und an australischen Schaedel* war *Mitt. der Anthr. Gesellsch. in Wien*, Lev. 44, 1914 ; *Ein Tasmanierschaedel im naturhistorischen Hofmuseum : die anthropologische und ethnographische Stellung der Tasmanier*, id. 1916 (renta-kont gant F. de Zeltner war *Anthr.* 1921, p. 376) ; A. Hrdlicka, *Catalogue of Human Crania in the United States National Museum Collections : Australians Tasmanians, South African Bushmen, Hottentots and Negro*, Washington, 1928 (diwar *Proceedings of the U.S.N.M.*, Lev, 71, pp. 1-140 ; renta-kont war *Anthr.* 1928, pp. 422-4).

divreç'h gant Aostraliz ha teo o c'hof. Er rannvroiou loenedus ha frouezus avat, e weler tud a drouc'had mat, frammet start hag iziliet-kreñv. An dremmadur anezo peurliesa a vez nebeutoc'h stummet diouz tonia gant blaz-kened Europiz eget ar c'horfadur (64). Ha koulskoude, n'eo ket dibaot kejour e-touez Aostraliz gant gwazed (a-wechou gant merc'hed) ha n'eo ket displijus o dremm da zaoulagad Europiz, eviti da veza linennet koadesk hag iskis (65). Bez' e heller lavarout zoken ez eo ar seurt dremmou, eur wech ma vezer boaziet outo, kalz nebeutoc'h erezus d'eomp eget na vez darn eus an dremmou neuziet mongolekrik a weler e-touez Aziaded ar Reter-Pella. Evit ar re-mañ n'eo ket ar boazia evit trec'hi an heug a sav ennomp razo (66).

Kement a ranezennerez a zo savet a-ziwar berrspered Aostraliz ha ma 'z eus bet a blapennerez a-

(64) Viloc'h e vez ar merc'hed eget ar baotred peurvuia. Hag euzus e teuont da veza war o c'hozni. Heñvel e vez gant ar Vongoled hag ar poblou aziat kenstumm d'ezo.

(65) Gwelout, da skouer, an daou Aostraliad (paotr ha plac'h) adskeudennet war Larousse, *Hist. générale des Peuples*, 1925, I, p. IV, bann 2 (diouz eul luc'hskeudenn eus an dastumad e Mirdi naturouriez Pariz), an hini a zo pourtrezet war Haddon-Van Gennep, 1927, p. 65, taolenn-skeudenna II (hevelep mammenn), ha hiniennou eus ar re adskeudennet war Hachette, *Les races humaines*, 1910, pp. 31, 32, 36, 39 (diouz luc'hskeudennou gant Kerry and C°, e Sidney ; R. Phillips, e Bristol ; Spencer ha Gillen, W. Lindt, e Melbourn). Sellout ouspenn ouz Paol Descamps, *Etat social des Peuples sauvages (chasseurs, pêcheurs, cueilleurs)*, 1930, skeudennou 1-4 ; Doktor Siorj Montandon, *La Race, les races (mise au point d'ethnologie somatique)*, 1933, taolenn-skeudenna 10 (Arunta).

(66) Keñveria Herri Russel-Killough, *Seize mille lieues à travers l'Asie et l'Océanie, voyage exécuté pendant les années 1858-1861*, I, 1864, pp. 66, 161-2 ; Paol Labbé, *Les Russes en Extrême-Orient*, 1904, pp. 46, 59. H. a.



zivout o vilder. Ar pep brasa eus ar barnadennou bet douget er c'heñver-se gant Europiz a zo diwar ar sotoni pe ar skañvbennegez, pe, pa zegouez d'ezo, dre zarvoud, dont eus skrivagnerien a boell hag a spered, e spisont hepken pegen dall e hell beza lakaet an dud wella gant ar rakvarnerez diwar-benn gouenn ha sevenadur.

Eur skouer amañ, a-douez kant hini-all, eus sotoni ha skañvbennegez hor c'hendouarbraziz. Lavaret hag adlavaret ez eus bet naouspet gwech, gant tud ouiziek ha speredek zoken, na oa ket gouezidi an Nevez-Holland (67) evit deski ar saozneg, hag heñ koulskoude an aesa da zeski eus an holl yezou europek. Hogen n'emañ ket ar gwall war o nebeut a spered evel ma lavarer. Ma tiskouez beza Aostraliz redegez evel ma lavarer. Ma tiskouez beza Aostraliz kiriegez an drevabouc'h da zeski saozneg, ez eo e kiriegez an drevadennourien eus a Vro-Saoz o-unan. Kredi a ra ar re-mañ gwir-bater ez eo ret trefoedi ar saozneg da veza intentet gant henvroïz (68). Frouez ar stur-se bet heuliet abaoe ouspenn eur c'hantved gant an drevadennourien saoz hogos holl gwitibunan eo ne voe biskoaz Aostraliz evit deski diganto estr eget saozneg trefoet (69). Nemet, pa voe kaset o bugale da skol ar visionerien ha desket d'ezo eno ar saozneg en eun doare dereat, ez int deuet d'hen deski ker buan

(67) Hennez eo ar c'henta ano bet lakaet da Aostralia.

(68) Nag a C'hallaoued a ra evel-se p'o devez da ober gant Morianed : dre ar *petit-nègre* « krakvorianeg » ez eont d'ezo bepred ! Klaoustre na raje ket gwell kalz a Vrezoned ? An holl ouennou a zo par er sotoni hag er skañvbennegez evel ma vezont en drougiez hag er siou fall-all.

(69) M. M. Bennett, *Notes on the Dallebura Tribe of Northern Queensland*, war *Journ. of the R. Anthr. Inst.* Levrenn 57, 1927, pp. 399-415 (renta-kont war *Anthr.* 1928, pp. 431-2).

ha ker reiz hag ar vugale a ouenn wenn. Merzet ez eus bet zoken e teskent lenn ha skriva buanoc'h eget ar re-mañ (70). N'eus nemet ar jederez a gement a hañval beza dreist d'o galloud (71).

Kalz a desteniou a spered a zo a-berz Aostraliz. Barrek ez int, da skouer, da dresa war an traez taolennou-douaroniez gwirion, nemet e-keñver an hedouhent e vefe. Seurt kartennou a veze engravet ganto a-wechou war o armou. Bez' ez anavezer evel-se eur boumerang, eus an doare anvet *lil-lil* gant Aostraliz (72), engravet warnañ kartenn al lec'h annezet gant meuriad ar gwaz a biaoue an arm-se (73).

Eur skouer-all a spered, a ijin hag a gendalc'hus-ted el labour a zo bet arvestet er bloaz 1803 gant unan eus naturourien ar c'hannaderez-gouiziegez Baudin. Dizolôet gant an den-se, en eun ouf eus ar bae anvet Bae ar roue Siorj, eur stêr « ledan evel ar

(70) Deniker, kenta mouladur, p. 551. « Lemm-meurbet eo spered Aostraliz, buan ha prim eur souez da veiza ha da zeski. C'houec'h mizvez a zo ret evit deski d'eur Breiz-Veurad eus ar werin ober gant ar c'houec'hvedenn-gelc'h. D'eur Morian eus Aostralia ar C'hornog e vez a-walc'h pemp munutennveziad-studi evit mestronia an anaoudegez-se », Paol Descamps, *Etat social des Peuples sauvages*, p. 69, diwar testeni Thomas, *Native Tribes of Australia*.

(71) N'o deus bet biskoaz Aostraliz ezomm a jedi en o doare-beva. Ma na vez ganto peurliesa en o yezou a c'heriou-niveri nemet evit lavarout « unan » ha « daou ». E yezou aostraliek-zo, ez eus evelato geriou evit lavarout « tri » ha « pevar ». Peurvuia avat e lavar Aostraliz « daou hag unan » evit tri, ha « daou ha daou » evit pevar, Deniker, p. 551 ; Brough-Smyth, *op. cit.* II, p. 3 ; Curr, *The Australian Race*, 4 levrenn, London-Melbourn, 1886-1887, *passim*.

(72) An doare boumerang-se a vez tolbezennek ar penn anezañ evel ma vez gant ar bataraziou.

(73) Brough-Smyth, *op. cit.* I, p. 284 ; Deniker, pp. 267 (danevell), 309 (skeudenn 75).



Sena e Pariz », e stagas da sevel a-enep ar red anezi. War-hed diou leo tost-da-vat diouz an aber, en em gavas harzet e vag gant eur voger savet start a vein divañson a-dreuz-penn d'ar stêr, eus an eil glann d'eben. Bez' ez oa enni tarzellou, toullet an darn-vuia anezo a-us da linenn an daere. Genou an tarzellou tro ouz ar mor a oa ledan meurbet. Striz a-walc'h, en enep, e oa ar penn anezo tro ouz an diabarz-vro. Er c'hiz-se, pa zeue ar pesked gant al lano er stêr, e hellent aes treuzi ar voger, hogen o veza n'oa ket ken aes-se d'ezo dont war o c'hiz, en em gavent enket en eun doare lenn ma oa diboan d'ar besketaerien o faka diouz o c'hoant hag o ezomm. An naturour gall a gavas pemp moger-all heñvel ouz hourmañ en eur ober eun drivedennad-viltir (74).

Hizio m'eo bet peurstudiet piz hag e pep keñver Aostraliz, n'omp ket souezet evel ma c'hoarvezas beza d'an naturour gall, ha, war e lerc'h, d'an danevellour a zispleg d'eomp an droiad-se. Gouzout a reomp emañ broïz an Nevez-Holland pell diouz beza al loened gouez a zo bet kredet e oant da genta. O binvier, o giziou, o reolennou-beva, an dleadou stank a sav evito eus eun urziadur-kevredad lieskevrennekenañ, an urziadur-kevredad-se end-eeun (75), ker-

(74) Miltir-mor Bro-C'hall = 1852 metrad. J. Verne, *op. cit.* II, pp. 351-2.

(75) Alfred-William Howitt ha Lorimer Fison, *Kamilaroi and Kurnai*, Melbourn-Sidney, 1880 ; A. W. Howitt, *Australian Group Relations*, Washington, 1883 ; *Journ. of the R. Anthr. Inst.* XII, 1882, p. 30 *et seq.* ; XXIV, 1895, p. 361 *et seq.* ; Cunow, *Die Verwandschaft-organisationen der Australnegern* 1894 ; Schurtz, *Alterklassen und Männerbunde*, Berlin, 1902 ; E. Durckheim, *L'organisation matrimoniale des sociétés australiennes*, war *L'Année sociologique*, VIII, 1903-1904, p. 121 *et seq.* ; IX, 1904-1905, p. 358 *et seq.* ; Northcot W. Thomas, *Kin-*

kouls hag o c'hredennou (76), o marvailhou (77), a laka anat ez eus anezo tud peurheñvel ouz ar peb-all eus an Denelez.

Ar pez avat a domm ar muia outo ar ragistorourien europat eo an nesteriou bras ha stank a evesaont etre o ijinerezou hag ijinerezou an dud a veve en Europa e-pad an oadveziou-a-dremen etre hen-varevez ha nevez-varevez ar maen. N'eo ket hepken an daou rummad bras a vinviou europek — binviou maen benet a-skolp, binviou maen lufret — a gaver en Aostralia. Bez' e kejer eno ouspenn gant an darnvuia eus ar furmou oc'h arouezenna war hon douarbras an ijinerezou rannnoadvezel : binviou chellezel,

*ship Organization and Group Marriage in Australia*, Cambridge, 1906 ; Frazer, *Totemism and Exogamy : a Treatise on Certain Early Forms of Superstition and Society*, 4 levrenn, London, 1910 ; *Les origines de la famille et du clan*, troïdigez c'hallek gant J. de Pange, war *Annales du Musée Guimet*, 1922 ; Karl Strehlow, *Das soziale Leben der Aranda*, Frankfurt, 1913 ; *Die materielle Kultur der Aranda*, 1920 ; A. R. Brown, *Notes on the Social Organization of Australian Tribes*, war *J. of the R. A. J.* XLVIII, 1918, pp. 222-53 ; N. Ivanitzki, *Les institutions des primitifs australiens*, war *Rev. de l'Institut de Sociologie*, Brussel, meurz, mae ha gouhere 1922 ; G. Roheim, *Australian Totemism, a Psycho-analytic Study in Anthropology*, 1925. Keñveria J. Boas, *Evolution or Diffusion ?* war *American Anthropologist*, 1924, levrenn 26, pp. 340-4. Eun diverradur matkenañ eus urziadur-kevredad Aostraliz, hag eus an doareoubeva m'eo bet andoniet enno, a zo bet savet e galleg gant P. Descamps, *Les indigènes de l'Australie*, war *Etat social des Peuples sauvages*, 1930, pp. 17-86.

(76) Mauss, *L'Origine des pouvoirs magiques dans les sociétés australiennes*, 1904 ; A. Van Gennep, *Mythes et Légendes d'Australie, études d'ethnographie et de sociologie*, 1906 ; Radcliffe Brown, *The Rainbow Serpent Myth of Australia*, war *J. of the R. A. I.* LVI, 1926 (renta-kont war *Anthr.* 1927, pp. 573-4).

(77) Langloth Parker, *Australian Legendary Tales*, London-Melbourn, 1897 ; *More Australian Tales*, 1898. H. a.



acheulel, mousterel, aorignakel, solutreel, magdalenel, tardenezel ha nevezvaenek. War a lavarer d'eomp, edo implijet an holl vinviou-se war eun dro gant tud ar vro pa ziskennas Europiz war an aod evit ar wech kenta. War varr an douar eo peurliesa m'o c'haver bremañ, ha n'eus nemet ar verglenn a zo ouz ar re gosa evit digemma ar re-se diouz ar re a zo bet oberiet ha boaziet gant broïz eun nebeut bloaveziou diouzimp. Benerien-vaen ampart ha lufrerien akuit anezo — da vihana bewech ma felle d'ezo poanial da vat ha beza a-zevri gant o labour — ne ouie Aostraliz evelato mont d'ar maen na dre an heskenna na dre an toulla. Diouz an doareou m'hen labourent, ez int da lakaat skoaz-ouz-skoaz gant Europiz derou nevez-varevez ar maen (78).

Evel gant Magdaleniz hag Aziliz en Europà, emañ (pe gentoc'h, e oa) ar c'hiz gant Aostraliz tresa, ouz mogeriou ar c'heviou hag an toullou-roc'h a dalv d'ezo da annez, livaduriou loened, tud, daouarn, h. a. A-wechou ez eo bodet ganto, el livaduriou-se, an dud hag al loened e doare da ober gwir daolennou (79). Livaduriou-hud eo al livaduriou-se peurliesa (80) pa dennont dreist-holl da zegas al loened war-hed tenn armou al liverien. Da se ivez e taol darn eus ar c'horollou kaset en-dro gant Aostraliz,

(78) Vladimir Nikolski, war *Anthr.* 1930, p. 8 ; A. S. Kenyan, war *Victorian Naturalist*, lev. 43, niv. 10 ; Boule, *L'industrie lithique australienne*, war *Anthr.* 1927, pp. 441-2.

(79) Matthews, *Rock-Paintings and Carvings of the Australian Aborigines*, war *J. of the R. A. I.* 1895, 1898 ; H. Basedow, *Aboriginal Rock-Carvings of Great Antiquity in South Australia*, id. 1914.

(80) Keñveria P. Mille, *L'origine psychologique des débuts de l'Art*, war *Anthr.* 1922, pp. 277-9.

ma trevezont enno kerzed ha stummou al loened a hemolc'hont. Degas a reont da goun an dud o korolli, masklet o fenn d'ezo gant pennou-loened, a zo bet treset gant Magdaleniz ebarz mougeviou Europa.

Bez' ez eus, e stramm Aostraliz, eleiz a draezou hag o deus rôet tro da geñveriadurìou-all. Ar biliennou pe brennennou livet hag engravet ma kredont ez eo aet enno korf hag ene o gourdadou hag a dremenont dre-se da draezou sakr, a zo bet nesaet meur a wech ouz biliennou livet an oadvez azilel en Europa.

Eur benveg o tont da Aostraliz war-eeun eus ar ragistorvez, moarvat, eo an hini a zo bet anvet *bullroarer* gant ar Saozon, *schwirrtrolz* gant an Alamaned, *planchette-bourdon* ha *diable* gant ar C'hallaoued. Eun ano-all d'ezañ, *churinga*, a zo gevredaziadek hag a dalv kement hag « askell-groc'hen, logodenn-dall, logodenn-penndall ». Maen pe brenn kalet eo ar benveg-se, d'ezañ furm eur flemm-gwada. Tresou linennek-rik a zo engravet war eun tu anezañ. En eur penn, ez eus eun toull ma tremen drezañ eur gorden eur metrad hed. Da ober gant ar planken-sourral, e sav an den an dourn anezañ krog er gorden a-zioc'h d'e benn hag hel laka da drei buan. Ar planken-sourral a nij a-gelc'h en eur drei warnañ e-unan a-herr bras. Ar boud pe ar fraoñv a ra o trei evel-se en deus eur galloud-hud, war veno Aostraliz : degas pe bellaat — diouz ma vez ret — a ra ar speredou (81). Dre-se e reont gant ar planken-sourral el

(81) An hevelep galloud-hud a oa gant son an arem, diouz ma krede da Hen-amzeriz Europa. Ac'hano boaz an traezou-seni er metal-se : ouroulerou-loened, kleier, trompilhou, taboulinou. An daboulin arem — eun daolenn a veze dalc'het en dourn war-bouez eur groummell e-keit m'edo en dourn all



lidou-kredenn. Eur boaz skignet-ledan e-pad ar ragistorvez e tiskouez beza bet hini ar benveg-se. Her c'havout a raer implijet bremañ c'hoaz, el lidou hud pe gredenn, gant Melaneziz, Indoneziz, Bochimaned Afrika, Indianed hag Eskimôed Amerika (82). Anavezet e oa gant Europiz e dibenn an oadvez magdalenel evel m'hen diskouez spis unan e korn karo-erc'h, heñvel-tre a-hend-all ouz re Aostraliz, livet e pri-ruz hag engravet a ornadurìou linennek-rik evelto, bet kavet en eur vougeo a Okitania (83). Bugale italian al Lido, e Venezia, a ra c'hoaz gantañ. Aet eo da c'hoariell ganto (84).

eur vaz arem da skei outi — a zo skeudennet war unan eus kelorniou arem an Alpou e kenta rannoadvez an armou houarn. Aet eo da get en Europa, nemet en Aostria marteze, e-lec'h ma veze implijet er c'hantved diweza, e porziou-houarn ar vro, eur benveg-seni heñvel outi. Berz avat a reas e broiou ar Reter Pella (*gong* Sinaïz ha Japaniz).

(82) Diwar-benn implij ar planken-sourral gant Indianed Kalifornia, lenn Edwin M. Loeb, *Tribal Initiations and Secret Societies* (*University of California Publications in American Archaeology and Ethnology*), Berkeley, 1929.

(83) D. Peyrony, *Sur quelques pièces interessantes de la grotte de la Roche, près Lalinde (Dordogne)*, war *Anthr.* 1930, pp. 19-29.

(84) Nemet n'eo ket diarvar e teuje d'ezo war-eeun eus ar ragistorvez, pa hell beza bet degaset gant eur merdead bennak, pe ijinet ganto zoken. War va meno, n'eo ket peuranataüsoc'h boaz ar planken-sourral e-keñver an darempredou bet etre rannvediz e-pad ar ragistorvez ha ma 'z eo ar vouc'hal, ar gontell, ar vataraz, ar wareg, ar sifoc'hell, an talar-tana, ar re maen-hir hag an daol-vaen. An traou-se a zo e-touez ar re aesa da ijina, hag ijinet e c'hellont beza bet meur a wech war c'horre ar bed gant poblou disheñvel ha da vareadou disheñvel ivez. E berr-gomzou, meur a greizenn-skigna a c'hell beza bet d'ezo. Keñveria : F. von Luschan, *Zusammenhänge und Konvergenz*, war *Mittheilungen der Anthropologischen Gesellschaft in Wien*, 1918 (*Anthr.* 1921, p. 379) ; G. Elliot-Smith, *The Migrations of Early Culture*, Manchester, eil moula-

Aspadennou-all eus mareveziou an Amzer dremenet tostoc'h d'eomp a gaver e-touez Aostraliz. A-seurt gant ar re-se eo ar boumerang, da skouer, a heller ober anezañ arm brôadel Aostraliz pa n'eus ken nemeto a-gement a ra gantañ war an Douar (85). E derou hen-amzer an istorvez, edo boaziet-stank ar benveg-se gant poblou Nubia hag ar Pount (86). Ejiptiz an hena remziadou-Faraoned a rae gantañ da evneta. Ar boumerang hen-afrikat-se, a-hervez, en deus talvezet da batrom d'an *troumbach*, kontell-vann ar poblou *Sande* o veva e Kreiz-Afrika. Boumerang Aostraliz a zo heñvel dre vras ouz an hini skeudennet war izelvosou Ejiptiz hag en o

dur, 1929 ; Viktor Lebzelter, *Rassen und Kulturkreise*, Pariz, 1926 (mouladur distag ; diwar *International Woche für Religions-Ethnologie*, IV, *Tagung*, Mailand, 1925, pp. 116-26 (renta-kont war *Anthr*. 1929, pp. 520-2) ; E. M. Loeb, *The Blood-Sacrifice Complex*, 30-vet studiadenn eus an *American Anthropological Association*, Menasha, Wis. U. S. A. (*Anthr*. 1924, p. 460-1) ; L. S. B. Leakey *A New Classification of Bow and Arrow in Africa*, war *J. of. the R. A. I.* levrenn 56, pp. 259-99 (*Anthr*. 1928, pp. 193-5) ; K. G. Lindblom, *The Use of Stilts especially in Africa and America*, Stockholm, 1927 (diwar *Riksmuseets etnografiska avdelning*), (*Anthr*. 1928, pp. 195-7). H. a.

(85) Daou arm heñvel ouz ar boumerang hag o tevera hep mar eus boumerangou ar ragistorvez a zo c'hoaz anezo en India hag e Norz-Amerika : ar *singa* e boaz gant ar C'honded, en Orissa (bro-Indez) ; ar *putchkohu* gant an Indianed *Moki*, en Arizona (Stadou-Unanet), Denîker, pp. 307-8 ; Dellenbaugh, pp. 268-9 (danevell), 271 (skeudenn).

(86) *Pount* e oa ar vro a-hed ar mor Ruz, en e benn traoñ, hag a-hed pleg-mor Aden, ken war an aod afrikat, ken war an aod arabiat anezañ. Abissinia, Somal, Yemen, Hadramaout eo bremañ. An ano-se a veze skrivet *Pnt* gant hen-Ejiptiz, hag arvarus eo ar vogalennou : bez' ez eus gouizieien hag a lenn *Pounit, Pouânit*. Kar d'ezañ eo marteze ano ar Phenikianed, *Puni, Poeni* e latin.



enskrivaduriou (87). Eun tamm prenn kalet eo, d'ezañ war-bouez nebeut ledander laonenn eur semterenn (88), kroumm war e greiz, plaen war eun tu, keinet-kroumm war an tu-all. Lïes seurt boumerang a zo gant Aostraliz : reou bras ha pounner evit ar brezel, reou-all evit an hemolc'h. An doare boumerang ma ra Aostraliz gantañ da evneta a zo bihan, ha kroummet eun draïg, war bep a du disheñvel, an daou benn anezañ. Heñvel-mik eo ouz boumerang-evneta Hen-Ejiptiz (89).

Muioc'h a ampartiz a ziskouez Aostraliz en oberidigez o armou eget en oberidigez o gwiskamant hag o zïez. Ar gwiskamant a ya ganto hogos da netra, ha muioc'h e tenn d'an emginkla eget da dra-all ebet. Penna pez anezañ eo eur gouriz-geot pe vleo plezet evit ar baotred, eun diaraogenn stuc'h emeu (90) evit ar merc'hed. En Aostralia ar C'hreisteiz, e-doug ma-

(87) Skeudenn ar boumerang a oa aet da arouezlun gant Ejiptiz ar Faraonelez en o skrivadur. Drezi e veze arouezennet ganto ar poblou estren, nann-ejiptek, kerkouls re Azia ha re Afrika.

(88) Pe semtera (gouez da C'hregor a Rostren), sabrenn gamm Reter-Nesaïz : Arabed, Turked ha Persianed.

(89) Diskleriadur diwar-benn an doare m'en em gemer Aostraliz evit oberia o boumerangou a vezo kavet e pennad-skrid M. M. Bennett meneget uheloc'h ; keñveria *Anthr*. 1928, pp. 431-2. — A-zivout heñvelderiou-all etre giziou Aostraliz ha giziou arallvroïz a-bell, lenn W. R. Dawson, *Mummification in Australia and in America*, war *Journ. of the R. Anthr. Inst.* LVIII, 1928, pp. 115-38 (renta-kont war *Anthr*. 1929, pp. 338-9).

(90) An emeu pe emou (*Dromaeus Novae-Hollandiae*), bet lezanvet gant Saozon Aostralia *the native companion*, a zo eur mell evn struskañvalheñvel evel kazoar India ha nandou Su-Amerika. Bez' e vez war gantren er geotegi bras a-led e kevrenn reterel Aostralia. Daou vetrad uhelder eo. E gig a zo heñvel a-walc'h ouz bevin. E vi, d'ezañ 700 pe 800 grammad pouez, a dalv seitek pe ugent vi-yar.

read yen ar bloaz, e wisk broïz eun doare sac'h graet a grec'hin kangourou. An tïez, pa vez savet anezo gant Aostraliz, ne dint nemet logellou hantervoulheñvel pe hanterviheñvel izel-meurbét, graet a varrou glasvez. D'eur skramm nemetken, da andorenni ouz an avel, ez eont alies. Ober a raer ivez gant ar goudoriou-natur pa 'z eus anezo, keviou ha toullou-roc'h er broiou meneziek.

Gant ar sec'hor o lakaat digevannezus e-doug an hañv kalz a vroiou aostraliek (91), e rank broïz digêria alies ha kantren du-mañ du-hont. Er c'hantreadennou-se, evel m'emañ ar c'hiz gant an holl ouezidi, e kerz ar wazed disamm-kaer, ganto tra ebet ken en o daouarn pe war o choug nemet o armou. Ar merc'hed, en enep, a zo ganto holl stramm an tiegez (92). Pep maouez a zo war he choug eur sac'h, enni :

(91) A-zivout an tommder spontus a vez o ren e-pad an hañv war ar pep muia a Aostralia, dreist-holl war ar C'hreiz-bro, lenn Herri Russel-Killough, *Seize mille lieues à travers l'Asie et l'Océanie*, I, 1864, pp. 337-40, 361-3 ; G. Lespagnol, *Sur le caractère désertique de l'Australie intérieure*, war *Annales de Géographie*, VII, 1898 ; J. W. Gregory, *The Dead Heart of Australia*, London, 1906 ; Siorj Grey, *Journals of two Expeditions of Discovery in North West and Western Australia, 1837-1839*, London, 1841. — A-zivout ar c'hlasvez hag ar plantennou talvoudus : J. H. Maiden, *The Useful Native Plants of Australia*, London-Sidney, 1889.

(92) Ar c'hiz-se, na petra 'ta ! a zo bet digarez d'eun niver Europiz da c'hlabousat. Nag a druez skuilhet war ar goueziadezed paour lakaet da loened-samm gant o ezec'h ! N'eo deuet biskoaz war spered ar skañvbenneien-se e vez leun a risklou ar vuhez evit ar ouezidi pa gantreont evel-se, hag ez eo ret-mat d'ar wazed beza disamm-kaer da c'hallout en em zifenn, difenn ar merc'hed, ar vugale ha strobad ar meuriad. Lenn, diwar-benn ar poent-se (e-skeud Indianed Amerika) eveziadennou A. Pinart, *Les Indiens de l'Etat de Panama*, pp. 12-3 (mouladur distag ; diwar *Revue d'Ethnographie*, 1887).



1° ar maen padellek ma vraeer warnañ ar gwriziennou magus ; 2° kouarzennou o talvezout da gontilli pe da vroudou-goaf ; 3° mein-bouc'hal ; 4° tablezennadou-gomm diwar ar *xanthorrea* evit oberia hag aoza an armou ; 5° stirennou kangourou da neud ; 6° eskern pikmoan kangourou da nadoziou ; 7° bleo oposom (93) evit ar gourizou ; 8° tammou kroc'hen kangourou evit lufra ar goafiou ; 9° kregin erienettrouc'hus da dalvezout da gontilli ha da vouc'haliou ; 10° pri ruz ha pri melen evit emliva ar c'horf ; 11° eun tamm rusk da ober lanfas ; 12° gourizou ha kinkladuriou ; 13° tont da enaoui tan ; 14° druzoni ; 15° eun tamm kouarz kehelet da releg ; 16° gwriziennou ha frouezennou dastumet war an hent, en eur leoiata. Ouspenn ar sac'h-se, e toug pep maouez eur pakad krec'hin kangourou kriz. En he daouarn e vez eur vaz 5 pe 6 troatad hed, pe eun eteo enaoui-tan, hag a-wechou e toug ouspenn goafiou he fried. Sammet er c'hiz-se, n'eo ket an Aostraliadez evit ober eun hir a hent : 25 pe 30 kilometrad d'ar muia en eur ober eun dervez.

Lïeskevrennek eo an urziadur kevredadel gant Aostraliz. Rannet ez int etre pobladou, meuriadou, ranntveuriadou, kevredadou totemek, kevredadou-dimezi (betek eiz anezo e meuriadou-zo), kerentiadou ha tiegeziou. N'eus ket a bennrener hollvelïek, hogen e pep rummad eun den a oad, a benn hag a skiantprenet a ra evitañ e plegennou-zo. Lïes ano a zo d'an den-se diouz ar meuriadou : *alatunja* pe *Inkata*

(93) Da gomz reiz, ez eo an oposom ar godelleg a Amerika a anver ivez sarigez. Ar Saozon avat o deus astennet an anose d'eur godelleg a Aostralia a zo damheñvel outañ. *Oposom* ha *sarigez* a zo geriou indianek.

gant an Aruntaed, *pinnaru* gant an Dieriëd, h. a. En e garg emañ boda kuzul an henaourien, digeri ha ren lidou an deskoni tud yaouank, skoulma pe derri an dimeziou, diwall an traezou sakr (94), kas kannaded d'ar rummadou-all. Bevennet-striz eo e veli gant henaourien ar rummad ha gant bodadeg ar wazed deskoniet (95).

An difounnaat o ganadur a-ratoz a gaver gant Aostraliz evel gant kement poblad-all o veva diwar hemolc'hi nemetken (96). Ar vugale a viront d'o sevel, avat, a vez graet kaer d'ezo ha morse ne vezont kefestet. Ar baotred, pa vez deuet d'ezo mare ar gaezouregez, a vez kaset gant ar re goz en eul lec'h distro. Eno e vez desket d'ezo kement a zo ret d'eur gwaz ha d'eur meuriadour gouzout. An trodrouc'h a vez graet outo ha lakaet warno amprouennou a bep seurt, kriz-meurbet an darnvuia anezo, da arnodi o emvestroniez, o nerz-kalon, o ampartiz, kerkouls ha kaleter, kreñvder ha oueskder o c'horf. Deuet ganto an trec'h war an arnodadou garo-se, e vezont sellet gant an holl evel gwazed ha graet d'ezo diouz se. Ar re-se eo Lidou an Deskoni (*Boura, Intichiuma* en aostralieg), a zo bet anezo gant holl ouennou ar bed,

(94) An darn-vuia eus an traezou-sakr-se a zo anezo ar biliennou pe ar prennennou engravet ha livet ma kreder ez eo aet enno anaon ar c'hourdadou. An Aruntaed a ra *ertnatulunja* eus al lec'h ma vez klenket an traezou-se. Lec'h-sakr ha minic'hi eo war eun dro. Eur rannenn en eur roc'hell n'eo ken peurliesa, pe eun toull en douar.

(95) Deniker, pp. 273-6 ; Febvre ha Bataillon, pp. 45-6 ; Moret ha Davy, pp. 15-39, 64-8, 76-96. Ar penna skridou da lenn eo re Howitt, Fison, Spencer, Gillen, Strehlow, Durkheim.

(96) Deniker, p. 283 ; P. Descamps, *Comment les conditions de vie des sauvages influencent leur natalité*, war *Rev. de l'Institut de Sociologie*, I, Brussel, 1922.



d'eur maread ha d'eur bazennad en o sevenadur, hag a vez anezo bremañ c'hoaz, peurheñvel ouz re Aostraliz, gant Morianed Velanezia hag Afrika, ha gant Indianed Amerika. Eun doare deskadurez uhel eo, war eun dro ganadurel, relijiel ha meuriadel m'eo ar pal anezi ober eus ar paotr eur gwaz peurvat, eur c'heodedour talvoudus (97).

Tuet a-walc'h d'en em ganna eo Aostraliz, tuec'h eget na oa Tasmaniz. N'heller ket evelato ober anezo tud vrezelgar ha gwadsec'hedik. Berr e pad ar brezeliou a sav etrezo, ha gwall vihan niver an dud lazet enno. Belourien kalonek ha start a zo anezo diouz ret, koulskoude (98). Kalz a skoueriou a gadarnded, a gendalc'husted hag a zisaouzan o deus rôet en o stourmadegou ouz ar Saozon, alouberien o bro.

Da 300.000 e vraskonted niver Aostraliz da vare donedigez Europiz. Ar meuriadou a veve war an arvor, en tu diouz ar c'hreisteiz hag ar reter, a zo bet distrujet hogos en o fez : lazet an dud anezo a dennou fuzuilh evel bleizi, pe ampoezonet a-ratoz-kaer evel amprevaned, pe lakaet da vervel gant an naon da heul an diberc'henna anezo gant ar Saozon diouz o gwella douarou-hemolc'h. Ne vane ken diouto — el lec'hiou ma 'z eus anezo c'hoaz — nemet dilerc'hiadennou bastardet ha dilignezet, kontammet-holl gant ar siou fall hag ar c'hleñvedou degaset d'ezo

(97) R. Mathews, war *Journ. of the R. Anthr. Inst.* XXV, 1896. A-zivout an deskadurez rôet d'ar vugale, kent an Deskoni, gant ar gozidi, an tadou, ar mammou, h.a., lenn P. Descamps, *Etat social des Peuples sauvages*, 1930, pp. 68-9.

(98) *Belour* « kadour, brezelour » e krenn-vrezoneg. Dinaouet eus *bel* (g.) « laz, emgann, brezel », a zo anezañ c'hoaz er gwenedeg *arvel* « riot, trouz ».

gant ar « sevenidi ». Meuriadou ar C'hreiz-bro, an Hanternoz hag ar Gwalarn, gwarezet gant ar gouelec'hiou ma vevont, o deus padet muioc'h. Eun hanterkant mil a Aostraliz a zo marteze o veva c'hoaz en o bro. Reuzeudikoc'h eo bet planedenn Dasmaniz, marvet ma 'z int bet betek an hini diweza (99).

Yezou Aostraliz ha Tasmaniz n'int ket bet studiet betek-hen en eun doare skiantek. Anavezet fall ez int ouspenn. Meuriadou a-bez a zo aet da get hep ma voe bet lakaet war baper ger ebet eus o yez. Eus yez meuriadou-all, n'hon eus nemet rollou-geriou dastumet diwar skañv gant beajourien o treuzi ar vro, ha gouzout a reomp pegement ez eus da zisfiziout diouz ar geriaduriou savet evel-se diwar glevout gant diavaezourien n'eo ket boas o diskouarn ouz soniou yez ar vro. Evit Aostraliz ha Tasmaniz, e oa diaesaet c'hoaz al labour-geriaoua dre an nebeut a aked a lakaent o tistaga ar geriou, dre al lez-ober eus an digeiza ganto. An holl wenngroc'heneien o deus bevet pell en o zouez a zo a-unvan war ar poent-se. Ouspenn, e-lec'h geriou, e teu ganto alies jestrou : da skouer, evit lavarout ez eo mat an tamm a zebront, e reont gant o dourn eur flouradenn d'o askre.

Gant-se ne c'heller e nep doare lavarout ha kerentiez a zo etre an aostralieg ha yezou-all er

(99) Diwar-benn ar brezel didruez a voe graet da Dasmaniz gant an drevadennourien saoz, lenn Jalm Bonwick, *The Last of the Tasmanians, or the Black War of Van Diemen's Land* 1870. Eun diverradur mat eus levr Bonwick a zo bet embannet gant A. de Quatrefages war *Hom. fos. et hom. sauv.* pp. 357-400 : *La guerre noire en Tasmanie.* A-zivout stad-vremañ Aostraliz, M. Boule, *Misère et protection des Indigènes de l'Australie*, war *Anthr.* 1922, pp. 191-2.



bed (100). Eus eun andon hepken e hañval beza diveret an holl yezou aostraliek, nemet disheñvel meurbet an eil diouz eben ez int deuet da veza. Ar geriou berraet, distaget fall ha diwar leziregez, ar geriou nevez-krouet pe grouet diwar sav, hep ezomm ebet, a zo o paotaat enno. A-walc'h ez eus bet eus ar giziou fall-se o ren a-rumm-da-rumm e-pad eun nebeut kantvedou evit degas ar pep brasa eus ar c'hemmadennou a verzer bremañ er yezou aostraliek. Ac'hano e teu hep mar ebet an niver bras eus ar yezou-se hag an disheñvelderiou doun a zo etrezo e-keñver ar geriadur.

Unvan ez int war ar poent-mañ : dre zibenngeriou hepken e savont geriou nevez. Ar rannig-c'her a stager ouz an ano, da ober evit an troiou, a vez lakaet atao war-lerc'h hemañ : *tippin* « evn », *tippinko* « d'an evn » ; *punnul* « heol », *punnulko* « d'an heol » (101). Bez' e kaver, a-hend-all, er yezou aostraliek ha tasmaniek, doareou-lavar o tegas da goun doareou-lavar yezou-all, hor yezou-ni zoken. Tasmaniz, da skouer, a rae eus an heol *pa-nubere* « lagad

(100) Gwella labour da lenn diwar-benn yezou Aostralia eo hini an Tad W. Schmidt, *Die Gliederung der Australischen Sprachen*, Wien, 1919. Eur roll eus al labouriou savet gant an Tad Schmidt ken ar bloaz 1928 a zo bet moulet war *Festschrift : Publication d'hommages offerte au P. W. Schmidt*, Wien, 1928. — A-zivout ar geriou aostraliek a vije bet kavet a-hiniennou pe a-strolladou e yezou indianek-zo eus penntraoñ Su-Amerika, lenn labouriou an Doktor P. Rivet, *Les Australiens en Amérique, Les Mélano-Polynésiens et les Australiens en Amérique, Migrations australiennes en Amérique*, h. a. A-zivout ar geriou heñvel en aostralieg, en indonezieg, e moundaeg hag e sumereg, P. Rivet adarre, *Sumérien et Océanien*, 1929.

(101) Hovelacque, p. 96.

an neñv » — *pa* « neñv », *nubere* « lagad » (102). Nesoc'h ha strisoc'h c'hoaz e c'hall beza an heñvelderiou. Ha n'eo ket heñvel iskis ar ger aostraliek *mana* « loar » ouz an indezeuropeg **mans* « loar » ? (103). Petra da soñjal diwar-benn ar c'henheñvelderiou-se a stumm hag a ster etre geriou e yezou hep nesanded etrezo ha disrannet ouspenn dre ec'honderiou douar ha mor ? Kalz anezo a zo, hep mar, kendegouezadennou diwar zarvoudegez-rik. Re-all a hell dont eus amprestadennou ha n'int ket gwall-goz — evel ma 'z eo, da skouer, e japaneg ar ger *gao* « froud-dour », n'eo nemet ar pireneeg *gave* degaset er Japan da heul prezegennerezou Sant Fransez

(102) Ezomm ebet da lavarout da Vreiziz desket evel ar re a lenn al levr-mañ eo hor ger *heol* an hevelep hini hag an iwerzoneg *suil* « lagad ». — *Pa-nubere* a zo adskrivet diwar Quatrefages, *op. cit.* p. 332.

(103) **Mans* a zo aet da sanskriteg *mas*, gresieg *mên, mênê*, saozneg *moon*, alamaneg *mond* « loar » ; da latin *mens*, keltieg **mins, mis* « miz ». — A-zivout ano al loar, ez eus eun heñvelder souezus-all (ha touellus ivez, marteze) etre an tibeteg *dava* « loar » (Prjevalski, p. 203) hag ar c'haokazeg *thöv* « loar, miz » (e souaneg), *thve, ththve* « miz » *m-thvare* « loar » (e georgeg) ; keñveria an etruskeg (eus Azia-Vihana e oa deuet an Etrusked da ober o annez en Italia) *tiv* « loar », *tivr* « miz », *Rev. des Et. anc.* 1923, p. 98, n. 1. Ar yezoniourien peurakuitaet war o micher, skiant-prenet d'ezo ha kelaouet-stank a oar pegen fazius e c'hell beza heñvelderiou seurt-se etre geriou *dianav d'eomp o istor*. Arabat d'an nannyezoniourien beza touellet ganto ! Kounent bepred ar skoueriou kentelius-kenañ degaset gant Hovelacque, p. 16 : n'eus kerentiez ebet etre ar persianeg *bad* « drouk » hag ar saozneg *bad* « drouk, fall », etre ar saozneg *to call* « gervel, envel » hag ar gresieg *kaleô* « e c'halvan », etre an alamaneg *abenteuer* « avantur » hag ar galleg *aventure*. An istor — a anavezomp mat — eus ar c'houec'h ger-se a laka diarvar — anat *emañ eus ar faziusa ar c'henheñvelderiou a stumm hag a ster a zo etrezo.*



Zavier (XVI[vet] kantved) (104). Eun trede rummad kenheñvelderiou — hag ar re-se a vije ar re selledusa d'ar ragistorour ma vije gallet o didouezia diouz ar re-all — a hell dont eus yezou ragistorek koz-koz, bet skignet-ledan war ar bed, gwers a zo bet, hag aet diwezatoc'h ar geriou anezo, a-gemmesk gant geriou diwar andoniou-all, da furmi yezou nevez, evel ma 'z a ar mein mat diwar an tiez diskaret da sevel tiez nevez (105). Er c'hiz-se, e vije diskleriet, da skouer, orin ar geriou a zo boutin etre ar polunezieg hag ar sumereg (106), etre ar sumereg hag an indezeuro-

(104) Adskrivet amañ diwar Autran, *Babyloniaca*, VIII, 1924, p. 159.

(105) Menega da skouer a heller amañ ar sinaeg *ma* « marc'h ». O veza n'eus ken a *r* e sinaeg, ar ger ragistorek m'eo deuet diwarnañ en Europa ar saozneg *mare*, an hen-alamaneg-uhel *marah*, ar brezoneg *marc'h*, an hen-geltieg *markos*, *marka*, a vije deuet da veza *ma* diarvar a-walc'h e sinaeg. Dirak ar c'henheñvelderiou-se, n'eus nemet daou c'houlakadur da ober : 1° Kendegouezadenn diwar zarvoudegez rik (ar pep gwirheñvela eo) ; 2° Ger koz-koz eus ar c'hosa deuet en eun doare digevret d'an diou yez (keltieg-germaneg diouz eun tu, sinaeg diouz an tu-all) eus eur gentyez bet skignet-ledan a-dreuz Europa hag Azia e-pad ar ragistorvez, marteze eus yez hemolc'herien-gezeg evel m'edo Aorignakiz, Solutreïz ha Magdaleniz Europa. Eur goulakadur hennez hag a zo aner hen ober pa n'eus tu ebet da broui ez eo gwir. Eun dra hepken a heller da lavarout : an Ao. Meillet, gwella yezoniour a zo e Bro-C'hall evit bremañ, a ve tuet da sellout an hen-uhel-alamaneg *marah*, saozneg-bremañ *mare*, brezoneg *marc'h*, hen-geltieg *markos, marka*, evel eur ger eus ar c'hosa, deuet d'ar Gelted ha d'ar C'hermaned eus deun ar ragistorvz, Meillet, war *Bull. de la Soc. de Linguistique de Paris*, 1927, Lev. 27, feskad 2, niv. 82, pp. 130-1 (e-skeud J. Loth, *Les noms du cheval chez les Celtes en relation avec quelques problèmes archéologiques*, Ti-moulerez brôadel, Pariz, 1925 — mouladur distag ; diwar *Mém. de l'Acad. des Ins. et Bel. Let.*).

(106) P. Rivet, *Sumérien et Océanien*, 1929.

peg (107), etre an ouraleg hag an dravideg (108), pa 'z eo gwir n'eus a-hend-all etre ar pemp yez-se kerentiez anat ebet. An imbourc'hiou da zont a lakay hep mar eun tamm sklerijenn da bara war an traouse. Da c'hortoz, ne vezo ket didalvoud rei amañ eun ali a emziwall d'an dud a gred pledi gant ar seurt enklaskou *hep emaozerez yac'h en araog* (109). Pe studiit piz hag a-zevri da vont da yezoniour (*beza liesyezer, zoken liesyezer-dreist, n'eo ket beza yezoniour*) pe lezit krenn ar gefridi da ober an nesaduriou etre yezou disheñvel d'an dud a vicher, da lavarout eo d'ar yezoniourien. I hepken a c'hell gwelout an diaesderiou en em gav a-dreuz hent er seurt enklas-

(107) C. Autran, *Sumérien et indo-européen : l'aspect morphologique de la question*, 1925 ; Silvan Levi, J. Przyluski ha J. Bloch, *Pre-aryan and Pre-dravidian in India*, Kalkutta, 1929.

(108) O. Schrader, *L'élément ouralien en dravidien et en munda*, war *Bulletin of the School of Oriental Studies, University of London*, VIII, 1936.

(109 Le Brigant ha La Tour d'Auvergne o deus bet e Breiz warlerc'hidi stank. Etro 1923, am eus lennet war eur gelaouenn vrezonek eur pennad-skrid m'edo diskleriet ennañ anoiou-lec'hiou arvor bro-Wened dre an hebraeg ha dre ar phenikianeg. Den a spered, den a zeskadurez (e pep keñver-all) ha liesyezer diouz an dibab e oa ar skrivagner, nemet n'oa tamm ebet yezoniour, hag eur mantr e voe d'in lenn e bennad. — Amzer da zont nevez-keltieg Breiz-Vihan evel yez a zeskadurez a c'houlenn start ma vo e brezoneg yezoniourien kerkouls ha kevredadourien, tudoniourien, douarourien, douaroniourien, h. a. D'ar re hoalet gant ar yezoniez, ar genta levriou da lenn eo J. Marouzeau, *La Linguistique ou science du langage*, 1921, ha F. de Saussure, *Cours de Linguistique générale* (e ti Payot).



kou hag ar pechou a bep seurt a zo war-stign enno (110).

(110) Penna ha talvoudusa labouriou da lenn a-zivout Aos-
traliz ha Tasmaniz (kuit a advenega ar re a zo o ano en no-
tennou uheloc'h) : J. D. Woods, *The Native Tribes of South*
*Australia*, Adelaïd, 1869 ; J. Dawson, *Australian Aborigines*,
Melbourn-Sidney-Adelaïd, 1881 ; J. Bonwick, *The Lost Tasma-*
*nian Race*, London 1884 ; Karl Lumholtz, *Among Cannibals*,
London, 1889 ; John Frazer, *The Aborigines of New South Wa-*
*les*, Sidney, 1892 ; P. W. Basset-Smith, *The Aborigines of North*
*West Australia*, war *J. of the R. A. I.* 1894 ; W. E. Roth, *Eth-*
*nological Studies among the Northwestern Central Queensland*
*Aborigines*, London-Brisban, 1897 ; B. Spencer ha F. J. Gillen,
*The Native Tribes of Central Australia*, London, 1899 ; *The*
*Northern Tribes of Central Australia*, 1904 ; *Native Tribes of*
*the Northern Territory of Australia*, 1914 ; *The Arunta*, 1927 ;
A. W. Howitt, *The Native Tribes of South East Australia*, 1904 ;
R. H. Mathews, *Ethnological Notes on the Aboriginal Tribes of*
*New South Wales and Victoria*, 1905 ; Northcot W. Thomas,
*Natives of Australia*, 1910 ; D. M. Bates, *Tribus du Sud-Ouest*
*de l'Australie*, war *Rev. d'Ethnogr.* 1923 ; H. Basedow, *The Aus-*
*tralian Aboriginal*, Adelaïd, 1925.

# PENNAD KEMBRAEK

## CYWYDD Y RHEW A'R EIRA

En istor lennegez Kembre ez eo an 18-vet kantved eur maread adsavidigez. War-dro dibenn ar 17-vet kantved e oa fall ar stal gant ar yez. Dilezet e veze tamm-ha-tamm gant an dud uhel. Ne gave ken ar varzed ar skoazell o deveze gwechall digant ar renerien vras. Ha da heul, war zisleberi ez ae micher ar varzoniez.

Eun nebeut gwazed, bodet en-dro d'ar v-Morrised, eun tiegez a Enez Von, a adsavas barzoniez Kembre. Displeget e vo deiz pe zeiz e brezoneg danevell ar strollad skrivagnerien ha gouizieien-se (ken kentelius d'imp e-keñver hon emzao breizek a vremañ). Hizio, ne rin nemet komz berr-ha-berr eus unan anezo, Lewis Morris.

### LEWIS MORRIS

Ganet eo Lewis Morris e 1700 en Enez Von. N'eus ket da gredi e chomas pell amzer er skol, rak ne oa ket pinvidik e gerent. Pez a ouzomp eo en doa tizet kaout e 1728 eun anaoudegez vras eus ar varzoniez kembraek kenkoulz eus lennegez saoznek e amzer (1). Eus 1729 da 1737 e chomas e Kergebi (Holyhead), hag eno sevel an darn vuia eus e skridou. Mervel a

(1) Sellout levr Saunders Lewis, *A School of Welsh Augustans*, pp. 24-54 (Wrexham, e ti Hughes, 1924).



eure e 1779 e Londrez. Ouspenn e varzonegou, ha skridou e yez-plaen, lezet en deus war e lerc'h dastumadennou diwar oberou an hen varzed.

### AR GLASELEZ

Ma n'hell ket beza renket e-touez barzed vras e vro, na zoken e-touez barzed wella e amzer, bez' e kaver en e varzonegou eur skouer wirion a glaselez, — klaselez ar varzoniez kembraek en 18-vet kantved.

Setu, en eur ger, ar gudenn :

N'oa ket Bro-Gembre, d'ar poent end-eeun ma veze Europa a-bez e dalc'h levezon lennegez vras Bro-C'hall ar c'hantved a-raok, e dalc'h levezon lennegeziou Roma hag ar C'hres, evit trei kein d'al levezon-se. Seul nebeutoc'h ma edo ar glaselez o vleunia e Bro-Saoz, e skeud Pope hag e gevelerien.

Eun dra, avat, a chome beo e kalon skrivagnerien Gembre : al lorc'h en amzer dremenet o bro. D'o menoz, hen lennegez ar Vrezoned a dalveze koulz ha hen lennegeziou ar Romaned hag ar C'hresianed. E-keit ha ma poanie barzed ar Saozon da zreveza Vergilius ha Pindar, e felle d'ezo poania da zreveza o barzed koz-i, ha dreist-holl Dafydd ap Gwilym, an hini brudeta, an hini anavezeta-holl.

Ac'hano merk dibar klaselez Kembre er prantadhont : menoziou klasel Europa aozet diouz heñvelaat al lennegez vroadel koz.

Niverus-tre ar barzonegou evel an hini da heul, ha n'int nemet eun hekleo eus barz meur ar 14-vet kantved.

## AR SKRID

### *Cywydd y Rhew a'r Eira*

Canu'n lew, cyn fy rhewi,
Ym Mair, sydd orau i mi ;
A chywydd newydd a wna'
I'r aruthr rew a'r eira ;
I'r maes dur, ac i'r mis du,
Byr grinwellt, a bair grynu.
Och im, nid wyf iach yma
I ganu'n ddoeth ac yn dda ;
Gwell y rhed Awen ledpai
Wres Mehefin, a min Mai ;
Pan fo tôn pêr aderyn,
Hyd y dail, yn hudo dyn ;
Dyna 'nfydwas, dan fedwen,
Yn gwynfydu'n gwasgu gwen ;
A'i lais mewn neuadd laswerdd
A gaid, ac enaid i'r gerdd.
Nid fal hwn, barnwn, y bydd
Y gaeaf, yn dragywydd ;
Eira gwyn yn oeri gwedd,
A'r lluwch yn cuddio'r llechwedd ;
Pob lle'n oer, pob llwyn yn wyn,
A diffrwd fydd y dyffryn.
Clo ar ddwfr, nid claear ddydd,
A durew hyd daearydd,
A bwyd adar byd ydoedd
Dan glo Duw, yn galed oedd ;
Aed â'r agoriad adref
Yn iawn, i'w gadw'n y Nef.



## TROIDIGEZ

### *Kewez ar Reo hag an Erc'h*

*Kana kadarn, kent va revi,*
*Dre Ver, 'zo ar gwella d'in ;*
*Hag eur c'hewez nevez a rin*
*D'ar reo ha d'an erc'h spontus ;*
*D'ar maez dir, ha d'ar miz du,*
*Geot krin berr, a ra krena.*

*Gwa me, n'oun ket yac'h amañ*
*Da gana ez fur hag ervat ;*
*Gwell e red an Awen gamm*
*E gwrez Vezeven, ha min Mae ;*
*Pa vez ton c'houek al labous*
*A-hed an deil, o voema an den ;*
*Sed eun diskiant, dindan eur vezvenn,*
*O tiboella en eur waska eur goantenn ;*
*Hag e vouez en eur sal wer-glas*
*A gleved, hag eun ene d'ar c'han.*

*N'eo ket evel-hen, a varnomp, e vo*
*Ar goañv, ez peurbadus ;*
*Erc'h gwenn o yena ar gwel,*
*Hag an erc'h o kuzat ar bantenn*
*Pep lec'h yen, pep bodenn gwenn,*
*Ha difroud e vez an draonienn.*

*Potailh war zour, n'eo ket klouar an deiz,*
*Ha reo-du a-hed an douarou,*
*Ha boued evned e-leiz oa*
*Dindan botailh Doue, kalet oa ;*
*Bez' ez ejod gant an alc'houez d'ar gêr*
*Ez eeun, d'e viroùt en Neñv.*

## NOTENNOU

Trei eur c'hewez kembraek en eur yez all a zo eul labour hogozik dreist galloud mab-den. N'eo ket hepken koll an hegleo hag ar sonerez a reer, hogen ivez, — ken fetis eo ar stumm-skriva, ken strobet ar barz gant reolennou striz ar werzaouriez, — diaes-kenañ eo meiza alies ster resis ar gwerzennou. Nebeut a skoazell a gaver, ouspenn, el levriou-studi embannet gant ar gembraegourien : nag er geriaduriou, nag er yezaduriou, nag en notennou moulet e dibenn dastumadennou oberou ar varzed, ne vez diskleriet an traou diaesa. Kement kudenn skeudik pe amjestr a gejer ganti a vez lezet peurliesa en deñvalijenn. Ar skrid-mañ, — dibabet a-ratoz koulskoude a-douez ar skridou aesa, — a chom meur a boent a vije da ziluzia ennañ. Al lenner d'hon digarezi, rak graet hon eus hor gwella da ziskleria pep tra hervez hor skiant.

Evel ma weler, n'eus ket amañ barzoniez uhel ; netra nemet barzoniez « korn an oaled », damc'hoapaus ha dibreder, hep nemeur a dalvoudegez en tuhont d'ar pez end-eeun na c'hell ket tremen en droidigez : ar sked hag an ampartiz e kempennadur gwerzennouigou mistr ha koant.

1. *Glew* (kadarn ; akuit) ; e brezoneg-krenn « gleu » (galloudus), Dict. Et. 295 ; da « gleo » e vije aet e brezoneg-bremañ.

*Cyn fy rhewi*, eeun-hag-eeun, « kent va revi », da lavarout eo, « kent d'in beza revet ». Kollet ganimp bremañ an doare-se d'ober gant eur ragano a-raok eun ano-verb. E kerneveg hag e brezoneg-krenn e vez kavet.



2. *Mair* (Mer, Mari), ar Werc'hez.

*Gorau*, skrivet ivez *goreu* (gwella).

3. *A chywydd ;* da heul *a* (ha) e reer ar c'hemmadur *C/Ch, T/Th, P/Ph* (Yez, Abeozen, 16).

*Wna'* a zo lakaet evit *wnaf*. An amzer-bremañ e kembraeg a dalv ivez da amzer-da-zont.

4. *Aruthr* (iskis ; spontus) ; e kembraeg-krenn « aruthyr », ennañ ar c'hentger-kreñvaat *ar*, hag « uthyr » (marzus ; spontus, euzus), Alies e c'hoarvez er varzoniez kembraek e vez lakaet an ano-gwan a-raok an ano.

*Eira* (erc'h). Ar gensonenn « c'h » a steuz a-wechou goude « r » pe « l » e kembraeg, tra ma vez miret e kerneveg hag e brezoneg ; *eira*, kerneveg « ergh », brezoneg « erc'h » ; *arian*, kerneveg « arghans » (hag ivez « arans »), brezoneg « arc'hant » ; *gwala*, brezoneg « gwalc'h » (evel er ger « a-walc'h ») ; *bola* (kof, teur), brezoneg « bolc'h » (Pedersen, 104-106).

6. *Crinwellt* a hañval beza stummet evel eur ger all, *crinwydd*, eeun-hag-eeun « krinwez », da lavarout eo, « brousgwez sec'h ». *Crin*, e kerneveg « cryn », e brezoneg « krin », a dalv en teir yez pre-denek kement ha « sec'h, gweñvet », hag ivez « piz, krez, amsellus ». Diwar-benn *gwellt*, kerneveg « gwels », brezoneg « geot », lenn Gwalarn, niv. 119/120, p. 20.

*Pair*, trede-gour-unan en amzer-bremañ ar verb *peri* (ober, beza abeg da) ; pennrann ar verb eo *par*.

*Crynu* (krena) a gemm ar *c* ennañ da *g* o veza ma'z eo renet gant *pair* (Yez. Abeozen, 18, niv. 20).

7. *Och* (siouaz), e kerneveg « ogh », e krennvrezoneg « ach », evel en « ach goa me » ; Dict. Et. 195 ; « ac'h » e vije e brezoneg-bremañ.

8. *Doeth* (fur), e kerneveg « doth », eus al latin « doctus » ; « doith » en henvrezoneg a dalveze da stumma anoiou-tud : « Doithanau, Doetcar, Doetgen », h. a., Chrest. 106, 125 ; ar furm e brezoneg-bremañ a vefe « doz », miret en eun ano-tiegez ; hervez Pedersen, 228, e vefe aet da « duac'h » (barrek, gouest) e rannyez Wened.

9. *Lledpai* (kamm, gwaret, diampart) a zo eur ger a gaver rouez-kenañ ; skrivet e vez ivez *lletbai* ; ar c'hentger *lled* (hanter), a glot ouz hor c'hentger « led », e « ledenez » ; kar e vije d'hor ger « lez » (kroazell) ha da « lespos », Gloss. 363, ha d'an iwerzoneg « leas » (morzed) ; eil rann ar ger a vije *bai* (si, namm).

10. *Min*, kerneveg « myn », brezoneg « min », a dalv kement ha « muzell » ; e kerneveg hag e brezoneg e talv ivez kement ha « beg lemm » ; e kerneveg hag e kembraeg kement ha « bevenn, ribl, briell » ; amsklaer, d'in da vihana, ar ster amañ.

11. *Aderyn* eo unanderenn *adar* (evned) ; *aderyn*, en hengembraeg « eterin », a vije kar da *edn*, kerneveg « edhen », krennvrezoneg « ezn », brezoneg « evn », Pedersen, 90. Aozet e vez unanderenn anoiou 'zo dre staga an dibenn *yn* ouz an ano-stroll ; neuze ez eo gourel an ano stummet evel-se :

*moch* (moc'h) ; *mochyn* (pemoc'h),
*blew* (bleo) ; *blewyn* (blevenn),
*plant* (bugale) ; *plentyn* (bugel).



A-wechou all e stager *en* ouz an ano-stroll, ha gwregel eo an ano :

*llygod* (logod) ; *llygoden* (logodenn),
*derw* (dero) ; *derwen* (dervenn),
*gwenyn* (gwenan) ; *gwenynen* (gwenanenn).

Eun tammig luzietoc'h eo stummadur an unanderenn hag ar strollder a-wechou, evel e brezoneg :

*llysau* (louzou) ; *llysewyn* (louzaouenn),
hag ivez : *llysiau, llysieuyn,*
*cnau* (kraoñ) ; *cneuen* (kraoñenn).

12. Eur skouer all a gavomp dioustu : *dail* (deil) ; *deilen* (delienn).

13. *Ynfydwas* eo stumm klok *'nfydwas,* diouz *ynfyd* (diskiant), ha *gwas* (gwaz, gour).

Ne weler ket sklaer-mat penaos lakaat hor ger « bezvenn » da glota ouz *bedwen* ; da ziskleria ar « z » brezonek, e vefe douget Pedersen da gredi ez eus bet amañ levezon ar romaneg (Pedersen, 223). En hengerneveg e kaver « bedewen ». Ar strollder eo *bedw* (bezo).

14. *Gwynfydu* (diboella, diskianta ; erezi).

*Gwen* eo stumm gwregel an ano-gwan *gwyn* (gwenn), Yez. Abeozen, 25, niv. 5 ; en holl yezou predenek e talv « gwenn », n'eo ket hepken da verka eul liou, hogen ivez da lavarout « eürus », evel en hor geriou « Gwenva », « gwenvidik », en ano-gwan krennvrezonek « guennvet » (eürus : « guenn » ha « bet », diouz ar verb « bezaff »), el lavarenn grennvrezonek « guenn ma bet » (gwenn va bed), hag all, Dict. Et. 304, Gloss. 299 ; ouspenn se, e talv *gwyn*

a-wechou kement ha « koant, kaer » ; ac'hano *gwen* da lavarout « koantenn ».

15. *Llais* (mouez), *ll* o vont da *l* goude *ei* (e). *Ei a* ya da *'i* goude eur vogalenn, Yez. Abeozen, 24.

*Glaswerdd*, ger kevrennek, ennañ *glas* (glas) ha *gwerdd* (gwer) ; hor ger « gwer » (ano liou), a gaver e krennvrezoneg, skrivet « guerz » hag a-wechou, dre gemmeskadur moarvat gant « guezr » (gwer, danvez treuzwelus), skrivet « guezr » ; « gwer » e kerneveg, « guirt » en hengerneveg ; eur ger romanek eo ; Gloss. 302, Pedersen, 214.

16. *Caid* (kaved), doare-gouzañv ar verb *cael* (kavout, kaout) en amzer-amdremenet. Ar ster a zo troet gwelloc'h amañ marteze gant « a gleved » eget gant « a gaved » ; amzeriou ar verbou er barzonegmañ ne hañvalont ket klota atao kenetrezo.

*Cerdd* (barzoniez; kan) a dalveze gwechall kement ha « micher », pe « skiant », evel ma ra c'hoaz an iwerzoneg « ceárd », krenniwerzoneg « cerd » ; Pedersen, 36.

17. *Fal*, furm goz *fel* (evel).

18. *Oeri* (yena), eus *oer* (yen) ; en hengerneveg « oir », en heniwerzoneg « úar » ; gant ar C'halianed e oa eun ano-miz « Ogroni, ogronu, ogron, ogro, ogr », hervez deiziadur Coligny ; Pedersen, 54, 103 ; Handbuch Thurn. 38, 73 ; La Langue Gauloise, Dottin, 276.

*Gwedd* (neuz, doare) ; bez' ez eus eur ger all, *gwedd*, o talvezout kement ha « stern, tenn, ave » ; daoust hag an eil ster-se e vefe amañ ?

20. *Lluwch* (poultrenn ; fru ; erc'h berniet gant an avel) ; bez' ez eus eur ger all, *llwch*, da lavarout



« poultrenn » ; ne ouzon ket ha kar eo d'ar c'henta, na d'hor ger « uloc'h » kennebeut.

*Llechwedd* (dinaou, pantenn ; tu ar penn) a zo bet tostaet ouz ar rann « lexovio » a gaver en anoioupobl 'zo e galianeg ; Pedersen, 78 ; Langue Gaul. Dottin, 266.

22. *Dyffryn* (traonienn), e kembraeg-krenn « dyffrynn » pe « dyffrynt », a vefe ennañ *dwfr* (dour), ha *hynt* (hent) ; Pedersen, 410.

23. *Clo* (potailh), hervez Pedersen, a glotfe al liester anezañ ouz an henvrezoneg « clou », aet hizio da « klao » (houarnaduriou), gwelloc'h skrivet « klaou », moarvat ; iwerzoneg « cló » (tach ; enlouc'hadur ; mouladur) ; Pedersen, 63, Dict. Et. 348.

*Claear*, kerneveg « clor », brezoneg « klouar » ; keñveria *daear*, kerneveg « dor », brezoneg « douar ».

25. *Byd* (bed), war-lerc'h eun ano, a dalv a-wechou kement hag « e-leiz » ; ne ouzon ket ha reisoc'h e vefe trei « evned ar bed » eget « evned e-leiz ».

27. *Aed* (ejod), doare-gouzañv ar verb *mynd* (mont) en amzer-dremenet.

*Agoriad* (alc'houez), eus ar verb *agor* (digeri) ; e kerneveg e kavomp « egery », pennrann « agor » ; e brezoneg-krenn, e Buhez Santez Barba, e lennomp:

« Chetu an nor so ygoret » (Setu an nor 'zo digoret) p. 98,

ha :

« Da hem igor » (En em zigor), p. 169.

Hor ger « digeri » a vefe, hervez Pedersen, eun distresadur-pobl. Eur ger « egorant » (bras-divent)

a gaver ivez e brezoneg-krenn ; an iwerzoneg « eochair » (alc'houez) a zo kar d'an holl c'heriou-se : Dict. Et. 280 ; Pedersen, 40, 123.

## GWERZAOURIEZ

Gant harp ar pennad-mañ, emaomp o vont da ziskleria, eeuna ma c'hellimp, ar reolennou-gwerzaouriez heuliet gant barzed Kembre pa savont eur c'hewez. Kelenn a gemerimp diouz daou labour prizius-tre d'an deraouer e studi ar varzoniez kembraek: *Welsh Made Easy*, trede levrenn, gant Caradar (e ti Hughes, Wreksam), ha *The Development of Welsh Poetry*, gant H. I. Bell (Clarendon Press, Oxford, 1936).

Ar c'hewez, *cywydd* e kembraeg, a voe graet gantañ dreist-holl er 14-vet, 15-vet ha 16-vet kantved. Dianav e orin. Hervez darn e vefe latin, hervez darn provañsek, hervez darn iwerzonek, hervez darn all c'hoaz kembraek-rik. Ar barz a roas brud d'ezañ a voe Dafydd ap Gwilym, barz meur ar 14-vet kantved. Implijet e voe kalz en e amzer ha war-lerc'h e varo. Barzed an 18-vet ha barzed an 20-vet kantved o deus pleustret warnañ ivez en eun doare heverk-tre.

Diazez ar c'hewez eo ar genganez (*cynghanedd*), da lavarout eo, kenglotadur soniou 'zo e-barz ar werzenn, kensonennou pe vogalennou.

*Frammadur-diavaez.* Aes gwelout n'eus er c'hewez nemet gwerzennou berr, enno 7 silabenn.

Kenglota a reont daou-ha-daou : *rhewi, mi ; wna', eira ; du, grynu ;* h.a.

Ret teurel evez, avat, ouz eun dra : er ger *mi*, e



kouez pouez ar vouez war *mi ;* er ger *rhewi*, e kouez war *rhe ;* pa vez lakaet daou c'her da genglota, e rank ar pouez-mouez koueza war silabenn diweza an eil, ha war eil silabenn diweza egile.

Pe ma kaver gwelloc'h : e *mi*, an *i* a gouez ar vouez pounner warnañ ; e *rhewi*, an *i* a gouez ar vouez skañv warnañ.

Da gemer skoueriou e brezoneg : eus ar pevar ger « ti », « si », « revi », « debri », ar re-mañ a c'hellfe kenglota :

« ti — revi », « ti — debri », « si — revi », « si — debri ».

Arabat e vefe, avat, lakaat da genglota :

« ti — si », pe « revi — debri ».

*Frammadur-diabarz.* Sellomp piz bremañ ouz pep gwerzenn ; merzout a c'hellimp ez eus anezo pevar rumm.

1. Ar rumm kenta a vez graet anezañ *cynghanedd draws* (kenganez treuz) :

i'R MaeS Dur, ac i'R MiS Du.
oCH iM, nid wyf iaCH yMa.

Er gwerzennou-se, e kavomp, en derou hag en dibenn, aridennadou-kensonennou o kenglota :

RM-SD- ... RM-SD-
CH-M ... CH-M

An tiredennou bihan a voulan etre ar c'hensonennou a verk lec'h eur vogalenn bouezmoueziet, pe eur strollad-vogalennou pouezmoueziet ; ret-holl eo e vefe ar vogalenn pe ar strollad-vogalennou pouezmoueziet-se dres en hevelep lec'h en diou aridennad-kensonennou ; hag e lle ar barz ouspenn dibab vogalennou disheñvel ar muia ma c'hell.

En eur ger : heñvel ar c'hensonennou, disheñvel ar vogalennou pouezmoueziet.

2. An eil rumm a vez graet anezañ *cynghanedd groes* (kenganez kroaz) :

a DuRew hyd DaeaRydd.

N'eo disheñvel diouz ar rumm kenta nemet e-keñver eun dra : an holl gensonennou (nemet an hini diweza) a rank kenglota.

(Amañ e c'heller menegi diou reolennig : H ha W ne gontont morse evel kensonennou ; diou gensonenn heñvel o tont an eil e-kichen eben ne gontont nemet evel unan, e-giz amañ an D en *hyD* ha *Daearydd*).

Dister a-walc'h eo ar skouer-mañ. Setu amañ eur skouer all, kalz bravoc'h, tennet diouz eur c'hewez gant Goronwy Owen, hini ar Varn Veur :

LLyFR aNGau, LLeFaiR iNGair (gwerzenn 104).
(Levr an Ankou, garm a anken).

3. An trivet rumm a vez graet anezañ *cynghanedd sain* (kenganez son) :

a chywYDD NewYDD a wNa'.
nid fall hWN, BarnWN, y Bydd.

E-barz ar werzenn, daou c'her a echu heñvel (*chywydd, newydd ; hwn, barnwn*) ; ouspenn se, an eil eus an daou c'her-se ha ger diweza ar werzenn a rank beza eul liamm etrezo : ar gensonenn, pe ar strollad-kensonennou, a-raok ar vogalenn bouezmoueziet, a rank beza heñvel (N, N ; B, B).

4. Ar pevarvet rumm a vez graet anezañ *cynghanedd-lusg* (kenganez stlej) :

gwell y rhED awen lEDpai.
pan fo tôn pER adERyn.



Anavezet-mat eo e Breiz ; hor c'hlotenn-diabarz eo : eil silabenn diweza ar werzenn a rank beza heñvel ouz dibenn unan eus ar geriou a zeu a-raok.

Strisoc'h ar reolenn e Kembre, avat, eget e Breiz : eil silabenn diweza ar werzenn a rank beza pouezmoueziet.

Ouspenn se, arabat eo ober gant ar rumm kenganez-mañ e diou werzenn lerc'h-ouz-lerc'h.

Setu aze, dre vras, reolennou ar c'hewez. D'al lenner da varn gwelloc'h penaos e tasson ar genganez, e voulan amañ eur pennadig diouz eur pezbarzoniez savet ganin e brezoneg hervez ar reolennou-se. Chomet eo diembann ha diechu ; an ano, pa vo embannet, a dle beza « Hent Peredur ».

(Peredur a gomz :)

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

Da vaga 'r flamm divougus
A bar, glan, espar, a-us
D'am zal bepred, ma sellan
D'an nec'h. Ha dinec'h ne dan
Nepred. Dre ar bed a-bez,
En anken pe levenez,
E klevan, pa riskl avel,
Tourni boud taran a-bell :
Aroun a goun aet da get,
Pe glemvan an dic'hanet ?

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

Doan ha turmud d'in atao,
Berz striz ha kriz heb arzao,
Argadou taer, ha goude,

Re all, taeroc'h ! Da Reol-Te,
Eeun hag habask a glaskin,
Ha gounezet start ganin,
Dre'm rouestl, da c'houestl ha da c'her,
'Vin ez youl, sioul ha seder.

ROPARZ HEMON



# NERZ AN AROUEZIOU

## 1.

En e c'halloud da sevel darempredou etre en traou emañ meurder spered mab-den. Hag en e c'halloud da startaat an darempredou-se gant Arouezìou emañ diogeladur pep araokaat ha pep kempouez e buhez an dud a-hiniennou hag a-stroll.

Pep bugel nevez c'hanet a roer eun ano d'ezañ. An Arouez kenta eo, da veza heuliet gant Arouezìou all e-leiz. Pep darvoud bras war e hent a vezo merket gant eun Arouez. Emañ paket, — beuzet alies, — en Arouezìou. Bez' e vezo, ma ne oar diwall, mevel ha sklav da Arouezìou stank-ha-stank, ouz e waska, hep urz na mez, a bep tu.

Heñvel ar bed gant ar c'hevredadou. Adal ar bodadig nevez savet, o klask eun ano, eun ardamez, eur ger-stur, betek ar c'henstrolladou bras milvloaziek. Heñvel ar bed gant ar broadou. Ha peogwir emañ hon holl brederiadennou gant ar vroadelez, e-keñver ar vroad e fell d'in pleustri war gudenn an Arouezìou.

## 2.

E-touez an Arouezìou broadel, e lakaan er penn kenta ar geriou, a ya holl a-gevret da ober ar yez. Rak petra eo eur ger, nemet eun Arouez o wiska eun dra disklaer pe zisklaeroc'h er spered ? Ma seller mat zoken, o kroui an dra. Kement ha ken bihan ma

n'eus mann gwirion en dra-se, nemet ar ger lakaet warnañ. Lavarit TI : eur palez pe eul lochenn, eun iliz-veur pe eun toull en douar, — traou disheñvel-meurbet, — a c'hellit gwiska dindan ar ger-se. Klaskit mat ; kaer ho pezo, ne gavot doare klok ebet da ziskleria ho menoz, ma ne fell ket d'eoc'h ober gant ar ger TI. Eur galloud diharz, eur galloud spontus a zo gant an Aroueziou-se a anvomp geriou. Hen merzout a reomp bemdez. Tud a gaver d'ober goap d'ar c'hrennlavarennou-hud. Pep ger, avat, a zo hud ennañ.

Hag an hud-se a gemmo hervez ar yez. TY Kembreiz ha TI Breiziz a zo tost a-walc'h, hogen diforc'h o c'helc'h-hud. Ha na pell emañ hini HOUSE, CASA pe OSTAL ! An neb a hejo e skoaz, o lavarout n'eo kement-mañ netra nemet faltazi, a anavez fall lezennou ar meizerez.

3.

Ha neuze, kement liamm gweet gant ar spered etre traou distag, — a dlefe beza distag da vihana, hervez ar skiant. Ha c'hoaz, ne ouzomp ket : evel ar geriou, pa brederier mat, e teuont en diwez diweza da veza gwirionoc'h eget an traou o-unan, marteze ar gwirionder n'eus nemetañ. Liammou hiniennel : bleuniou daoulagad-ar-Werc'hez a ra d'in soñjal em mamm-goz, peogwir e kare anezo. Pe liammou kevredigezel, hengounel, broadel, relijiel, ne vern pe anogwan gant ma verko e teuont d'in dre eur bodad-tud bennak, hag ez int d'in ha da re all war eun dro.

Al liammou-se, penaos int steuet, plezet, kenweet, ha goude disc'hraet, setu eun elfenn pouezus-holl e diorroadur stumm-spered eur bobl. An Aroueziou



evel skoulmou en o mesk, hewel, stabil ha padus. Ken niverus int ma vefe aner d'eun den klask o c'honta. Hep an distera poan e c'hellit menegi eur bern : *kroaz, banniel, kalon, bir, leon, louarn, erminig, bara, holen,* ha me 'oar. Gant eun tammig muioc'h a boan e c'hellit merzout n'eus tra voutin ebet, heverz pe ziheverz, ha na dalvezfe da Arouez. Hag e c'hellit merzout ouspenn penaos e kemm ster an Arouez diouz ar bodadou-tud hag ar prantadou.

Pleustri war Aroueziou eur bobl a zo diskulia istor he sevenadur ; muioc'h c'hoaz, ober imbourc'h e diabarz he spered ; dialc'houezia dorojou kuz hec'h ene.

4.

Ar Gelted koz o devoa, evel pep pobl, Aroueziou d'ezo, heñvel a-wechou, ha gwech disheñvel diouz Aroueziou an ariegerien all. A belec'h o devoa bet an Aroueziou-se ? Ne ouzomp ket. Darn, moarvat, diwar-lerc'h o hendadou-i ; darn amprestet digant o amezeien ; darn kavet er broiou aloubet, e-touez ar poblou trec'het ganto ; darn ivez diwanet en o mepoblou trec'het ganto ; darn ivez diwanet en o me- tou, diwar ijin den pe zen, diwar zarvoud pe zarvoud en o istor hir. Ne vern a beban e teuent, kendeuzet oant bet e frammadur start o c'hevredigez, spisaet en o lezennou, en o c'helennerez, enlouc'het-doun gant o spered, spered eur bobl dieub ha balc'h, emfizius, ha disfizius diouz an estren.

Al liou GWENN, da skouer, a veze ganto eun Arouez a gened hag a eürusted.

An HOUC'H ne veze ket ganto eun aneval heugus, divalo ; en eneb, eul loen kalonek, enorus.

Ha traou all, a-vil-vern, traou meur ha traouigou,

evel eur maread nerziou o kenstriva da rei eur stur keltiek d'o buhez.

5.

N'eo ket bihan an herez o deus lezet ar Gelted koz gant ar Gelted a vremañ. Kalz eus an Aroueziou-se a zo beo-mat hizio e korn pe gorn eus an tiriou e dalc'h ar yezou keltiek. Kalz ivez a zo bet miret e skridou ar Gelted, adal an ogam skejet ouz ker eur maen betek ar gelaouenn moulet dec'h e Breiz pe en Iwerzon. O voredi emaint, avat, damguzet, damharluet gant Aroueziou an estren : Aroueziou ar Roman, ar Yuzeo, ar Saoz. Ar gevredigez keltiek, mac'homet, darnaouet ha bihanaet, n'eo mui yac'h a-walc'h da zegemer an elfennou estren o tarza warni e-giz eur mor dirollet, d'o flega, d'o gwaska, d'o zreuzfurma, d'o digontammi evel ma rafe eur gevredigez kreñv en he frankiz. En doare m'emañ hengoun ar Gelted, er broiou keltiek end-eeun, evel eur parch warskrivet na c'hell mui beza lennet nemet gant tud ampart.

6.

An dud ampart-se n'int ket avat tud da veza trec'het aes. Kreñvoc'h-kreñva e savont o mouez, hag e ouzont a-nebeudou astenn o levezon tro-war-dro. Ar studiadennou savet abaoe kantvedou a-zivout lennegez, arz, gwerinoniez ar Gelted a rank bremañ talvezout da unan bennak, pe da eur re bennak, da sevel eun Arouezoniez keltiek, a vezo, — gant ma vo taolet er-maez ar farouelled, lec'hennourien ha brizhuñvreerien a vez atao o paota hag o fourgasi,



— eur skiant evel ar re all, eur skiant a bouez e-keñver buhez ar C'heltved.

Poent eo. War an dachenn-se ez omp chomet dall re bell. Klevout a ris en deiz all eun den speredek-meurbet, ha na oa ket, emezañ, evit lenn an troidegeziou brezonek diwar an henlennegez keltiek. « Klasket em eus », a lavare, « lenn *Peredur* war Walarn ; n'oun ket deut a-benn ; re enoeüs e oa ».

Evel ma respontis d'ezañ, eur fazi eo bet marteze embann skrid *Peredur* en noaz, hep an distera tamm notenn da sklerijenna al lenner. Rak ma'z eus eur skrid o lufra hag o welevi gant Aroueziou keltiek, *Peredur* an hini eo. Hogozik war bep linenn, lugerni ha fulenni a reont evel diamant.

7.

Ret d'imp adsevel Aroueziou hor pobl, en hol lavar, en hon emzalc'h, en hor jestrou, en hor gwiskamant, en hon tiez, en hon doare da sellout ouz an oabl, an dour, an douar, an dud, al loened, al louzeier, ar vein, en hon holl zoareou-beva. Ha ret d'imp, en hevelep taol, argas pell diouzimp Aroueziou an estren. N'eo ket eur c'hoari-bugel a ginnigan amañ : kenstroll an holl strivou graet gant hor yezourien, arzourien ha gwerinourien, ne lavaran ket.

ROPARZ HEMON.

# LENNDIOU

*(Brezoneg Eeun)*

Eun nebeut miziou a zo, e teuas d'imp eur c'helou mat. En *abati Kervenead, e-kichen Landerne, ez eus bet savet eul *lenndi ma vo dastumet ennañ levriou a bep seurt diwar-benn Breiz, d'an neb a garo da vont eno evit lenn ha studia.

Trugarez a rankomp da lavarout d'an Tad Colliot, rener an abati, ha d'hor mignon mat Yeun ar Go, a lakaas e boan da gas ar menoz da benn. N'eo ket hepken ober eul labour talvoudus o deus graet, met ivez rei eur skouer da veza heuliet, koustet a gousto, dre-holl.

Ha klasket hoc'h eus tro pe dro lenn eur gazetenn pe eul levr brezonek moulet a-raok ar brezel, pe zoken, eun nebeut bloaveziou 'zo ? Ma n'hoc'h eus ket, mil bell emaoc'h diouz soñjal pegen diaes e c'hell beza. A-benn m'ho po dizoloet ar pez a glaskit, ho po dispignet alies amzer hag arc'hant muioc'h eget ma talveze.

Al levriou brezonek hag ar c'hazetennou brezonek ne vez ket moulet eur c'halz diouto peurliesa. Embannet e vezont ouspenn, n'eo ket gant tiez ha tud vras, met gant tiezigou ha tudigou dister. Kouezet an tiezigou, marvet an dudigou, it da redek warlerc'h an traou o deus embannet. Ma n'int ket bet miret en eul lenndi bennak, ez int koulz ha kollet evit an amzer da zont.



Ali e vo kalz ac'hanoc'h, a gredan, da soñjal e vefe eur c'holl evit Breiz ma'z afe niverennou koz *Gwalarn* da get. Ha koulskoude, darn anezo, — *Prederiadennou* Meven Mordiern 'da skouer, — n'int ken da brena e ti *Gwalarn*. Pelec'h e vefent kavet ?

Keit ha ma ouzon, el lenndiou-mañ hepken :

1) Lenndi kêr Roazon.
2) Lenndi *Broadel Kembre.
3) Lenndi Skol-Veur *Aberstouez.
4) Lenndi *Trinity College* e *Dulenn.
5) Lenndi Skol-Veur *Din-Edin.
6) Lenndi Skol-Veur *Glasc'ho.
7) Al Lenndi *Bodleian* en Oxford.
8) Lenndi Broadel Bro-C'hall.

N'en deus al lenner nemet teurel eur sell ouz ar roll-mañ da varn hag aes pe ziaes e vo d'ezañ lenn eun niverenn goz p'en devo ezomm. Eul lenndi hepken e Breiz, hini kêr Roazon, he deus miret niverennou penna kazetenn vrezonek hon amzer. Lenndi kêr Vrest, brasa kêr Breiz-Izel, ar gêr ma vez moulet *Gwalarn* enni, ne goumanantas nemet e 1937, ha c'hoaz war bedenn eun nebeut mignoned d'imp.

Bremañ, lavaret e vo d'in gant meur a hini :

Perak ivez n'hoc'h eus ket kaset *Gwalarn* d'an holl lenndiou-kêr a Vreiz ?

Hag e respontin d'ezo :

N'oun ket pinvidik a-walc'h. Eun 50 niverenn bennak a gasan bep miz evit netra. Muioc'h n'hellan ket ober, ha muioc'h ne rin ket.

Lennerien, sklaer eo an hent dirazoc'h.

Evit ar Vrezoned da zont, ar re yaouank, ar re a

zeuio war ho lerc'h, ar re n'int ket c'hoaz ganet, ez eo ho tlead mirout, e meur a lec'h, embannaduriou brezonek hon amzer.

Ho tlead eo :

1) Ober en doare ma vo prenet gant kement lenndi a zo en ho kêr, en ho parrez, en ho kelc'h, en ho preuriez-labour, hag all, ar c'hazetennou hag al levriou brezonek. Prenet, a lavaran, ha n'eo ket goulennet evel eun aluzen. Ma ne gavit den ebet da baea, tennit an arc'hant diouz ho kodell.

2) Savit hoc'h-unan, pe lakait sevel, eul lenndi brezonek nevez.

Soñjit :

Seul vuioc'h a lenndiou brezonek a vo, seul welloc'h. Da genta, seul aesoc'h e vo d'ar studier kavout danvez-studi hep mont re bell. D'an eil, en amzer a vrezel, seul vuioc'h a levriou a c'hello beza saveteet. Diwallomp diouz fazi *Euskariz : dastum penna skridou o yez en eul lec'h hepken, — Gernika !

■

Darn ac'hanoc'h, gouzout a ran, n'o deus ket gortozet.

E Brest, an Aotrou R. Tassel en deus savet en e Gelc'h eul lenndi.

Anavezet mat eo Kêr-Vreiz, e Paris.

En deiz all, eur C'helc'h Yaouankiz Kristen a Naoned a goumanantas da *Walarn*.

Ha re all a zo c'hoaz.

Siouaz, re nebeut !

Eur ranngalon eo, d'ar re o deus gwelet embann hag embannet ken lies a skridou brezonek eveldoun, gouzout ez int koulz ha kollet evit ar rummadou da zont. Pet, e-mesk ar yaouanka eus lennerien *Walarn* hizio, a glask lenn an oberou ken stank, ken buhezus, ken dudius bet moulet en hor yez, lakaomp, etre 1920 ha 1930 ? Pet a lenn ar *Sketla, Gurvan, Bilzig, Tonkadur Bugale Tuireann ?*

Ma vefe lenndiou, netra nemet ar gwel anezo a lakafe c'hoant e kalz anezo d'o lenn.

Rak evit petra eo e poaniomp ken start, ma n'eo ket evit Breiz warc'hoaz, ha Breiz goude warc'hoaz, hag an eneou bras-se a vo ganet e-mesk ar Gelted ac'han da gant ha kant vloaz, evit o disamma hag o c'halonekaat ?

ROPARZ HEMON.



GERIOU : Abati, *monastère*. — Aberstouez, *Aberystwyth*. — Din-Edin, *Edimbourg*. — Dulenn, *Dublin*. — Euskariz, *Basques*. — Glasc'ho, *Glasgow*. — broadel, *national*. — lenndi, *bibliothèque*.

# Notennou diwar-benn hor Skrivagnerien goz

Droug a sav ennoun bep tro ma welan meneget gant doujañs en eur skrid brezonek ano eur skrivagner ganet e Breiz-Izel ha deut d'ezañ e vrud dre e oberou gallek. Eur reolenn da vont diouti dalc'hmat e-keñver an astuz-se eo ober evel ma ne vije ket bet anezo biskoaz ha mouga betek o eñvor.

En eneb, kement hini en deus karet ar brezoneg, skoazellet ar brezoneg, ha dreist-holl skrivet e brezoneg, ha pa vije dister e skridou, dister eus an distera, a dle beza anavezet, enoret ha graet stad anezañ da viken.

N'eus ket pell ez embannis eur pennad diwar-benn Yann Hingant, tennet diouz *Kroaz ar Vretoned*. Kregi a ran bremañ da embann pennadouigou tennet eus daou levr Yann Ar Skourr, *Telenn Remengol*, moulet e 1867, e Brest, e ti Lefournier, da geñver ar C'hendalc'h Keltiek Etrevroadel, ha *Telenn Wengamp* (« Telenn Gwengam »), moulet e Brest ivez, e ti U. Piriou.

Ar Skourr n'eo ket dianav-krenn. E zaou levr a c'heller kavout aes a-walc'h, a gredan, anezo barzonegou, — nebeut talvoudus, ret hen anzav, — ha d'o heul « Notennou ha Diskleriaduriou », e galleg peurvuia, prizius evit istor ar skridou brezonek en 19-vet kantved.

Eun dibab a ran er pennadou-se. Va spi eo lakaat



da ziwana e kalon hini pe hini eus va lennerien ar c'hoant da furchal pelloc'h en istor ar c'hantved-se, ha da sevel evit Gwalarn pennadou berr a-zivout buhez ar Vrezoned leal a stourme war dachenn ar yez kant vloaz 'zo evel ma reomp bremañ.

Setu amañ, da genta, tammou diouz eur pennad a-zivout eun den hag a reas kalz evit hor yez, daoust na voe ket skrivagner, an Ao. Graveran.

R. H.

## I. AN AO. GRAVERAN

*(diouz ar galleg)*

*An Eskob Gwenn :* an Ao. Jozeb-Mari Graveran, eskob Kemper ha Leon, graet gantañ eur maro santel, d'ar I-a a C'houevrer 1855 (1). Ar beleg bras-se, karet hag azaouezet gant an holl, a zo bremañ o tiskuiza dindan bolziou iliz-veur hollgaer Kemper, hag ez eer da bedi dirak e vez evel dirak bez eur sant.

... Ar bobl, atao ken gwirion ha livus he lavar, a reas eus an Ao. Graveran an Eskob Gwenn, moarvat en askont da wennded e ene...

... Anavezout a reas, kerkent ha diwanet, pegen talvoudek e vije evit ar relijion doare-skriva Ar Gonideg. Anat e voe d'ezañ dioustu e vije eur yez c'hlan, a-gevret gant eur reizskrivadur skiantek, dreist hep dislavar da zoareou-skriva stank ar skrivagnerien gallek-brezonek, hag i o kas hor yez keltiek dre o leziregez krenn-ha-krak d'an dismantr. Ret-holl herzel ouz an dra-se ; rak, eme an eskob

(1) Ganet e Kraon d'ar 16 a Veurz 1793.

brudet, diouz ma vo miret ar brezoneg e vo miret ar Feiz en hor bro.

O kredi start er wirionez-se, an Ao. Graveran a reas e wir wella da harpa doare-skriva Ar Gonideg ; ober a reas kempenn hervez an doare-skriva-se, a oa nevez d'an ampoent, troidigez *Danevellou Bloaziek Skignerez ar Feiz* ; an droidigez-se a zisplijas d'an dud, rak merzout a rejont e vije ret dizale terri o boaziou laosk eus an amzer goz.

Eneberez start a savas ouz an Ao. Graveran. Hogen skol Ar Gonideg a zalc'has evelato gant he labour meur, ha diwar neuze n'eus nemeti, — evel m'hen diskouez hec'h oberou, — a gement a vije aet kalz war-raok. Ha padal, hizio c'hoaz, pismigerien dizesk ha gwallyoulek, sklaved d'eun doare-skriva divlaz, hogen laouen-bras, landreanted ma'z int, eus ar stad a vez graet en eun eskopti eus ar galleg ha ne vern pe zoare-skriva diazezet war abegou diboell, — ar bismigerien dianaoudek-se, o kanmeuli Doue an deiz, ne reont ano eus an amzer dremenet nemet da zismegañsi oberou enorus ar beleg bras aet da anaon ; — naered-wiber ganet e neiz ar goulm, fuc'hit, lemmit ho teod ! kaer a vo d'eoc'h, ne voufot biken, nag ar wirionez a bar evel an heol, nag an anaoudegez-vat a vev hag a vevo divarvel e kalonou ar wir Vrezoned. Dishenvel diouz ho hini, ne gloz ket o anaoudegez-vat maen ar bez ; mirout a reont eñvor o eskob, evel m'o deus miret eñvor sent koz o bro hag an ebestel o deus prezeget en aviel en o zouez, e-giz an Tad Manez ha Mikael An Nobletz, kounaet ha kanet e gwerziou brudet c'hoaz e Breiz.

Diwar-benn kement tra a sell ouz buhez hag oberou an Ao. Graveran, e kasomp al lenner d'an danevell savet hag embannet gant an Ao. Maupied, chaloni a enor Remz (Reims), doktor en doueoniez hag e Gwir an Iliz, doktor er skiantou, h. a.

Al levr kentelius ha dudius war eun dro a dlefe beza etre daouarn kement hini en deus anavezet, karet ha kehelet an eskob breizat santel, unan eus glana anoiou meur Breiz.

# DIWAR-BENN AR WERZAOURIEZ

*(Tenna a ran ar pennad da heul diouz eul lizer skrivet d'in gant an Ao. Beleg L. ar Floc'h).*

Talvoudus em eus kavet ho pennad diwar-benn ar Werzaouriez e Breiz dre ma laka spis n'hon eus ket c'hoaz tizet eun doare-gwerzaoua a-ouenn gant ar brezoneg. Evit gwir, hon eus troet kein d'an hent gall, met hep kavout hon hini. Meur a zoare-gwerzaoua a c'hell evel dres kenveva, adalek an hini tosta d'ar gomz-plaen betek an hini resisa ; nemet klask a reomp hemañ en noz hep dont a-benn d'e zizolei. Rak, ret eo hen anzav, doare-barzonia ar Grennamzer a zo gwall striz, gant klotennou-diabarz ha klotennou-dibenn war eun dro, ha ne gav ket d'in o lenn skridou en amzer-se e vefent askellek a-walc'h. Ar glotenn-dibenn ne blij ket d'in ; danvezel eo, ha mat evit Kreisteiziz : da vihana, e tle chom frankiz diwar he fenn. Ar glotenn-diabarz avat a zerefe mat, se 'zo sklaer, a-gevret gant gwerzennou diazezet war niver an taoliou-mouez. Da vihana, setu ar pez a blijfe d'in gwelout implijet. Ha marteze e c'hellfemp degemer ar reolenn-mañ : en eil lodenn-werzenn hag eben, e tle unan eus an teir moueziadenn diweza klota gant eben (eur sonenn hag eur gensonenn pe hanter gensonenn da vihana).

L. AR FLOC'H.



Setu amañ va menoz a-zivout ar poentou disheñvel pleustret warno gant an Ao. L. ar Floc'h :

1) Meur a zoare-gwerzaoua a c'hell kenveva, anat eo. Ha spletus-meurbet evit al lennegez eo lezel pep barz da ober arnodennou.

2) Doare-barzonia ar Grennamzer a hañval d'in beza kaer-tre, hag heñ o tereout dres, d'am meno, ouz distagadur ar yez. Ouspenn se, hon eren a ra ouz hor breudeur tramor, Kembreiz hag Iwerzoniz. Ne gav ket d'in ez eo re striz ; douget e vefen kentoc'h d'e gavout re laosk.

3) Ar glotenn-diabarz a c'hell beza skañvaet dre ober diouz ar reolenn heuliet er c'hewez kembraek : arabat d'an taol-mouez koueza diou wech war ar glotenn (arabat lakaat, da skouer, *brud* da glota gant *tud* ; bez' e c'hell klota avat gant *turmud, palud,* h. a.).

4) Ne ouzon ket ha mat eo ar glotenn-dibenn evit Kreisteiziz hepken ; pez a ouzon eo ez eo bet graet gantañ e Kembre hag en Iwerzon a-hed meur a gantved.

5) N'oun ket ali da sevel reolennou en a-raok. Ar barzonegou da genta, ha mar dint kaer, ar reolennadur da c'houde, setu va c'hredenn.

6) Ne veizan ket mat ar reolenn kinniget gant an Ao. L. ar Floc'h. Ret e vefe rei skoueriou.

R. H.

# SKOL AR BREZONEG EEUN

## UNANVET DEVEZ HA TREGONT

121. Pa c'hellan ez an (*je vais*) da glask anezañ.
pa c'hellez ez ez (*tu vas*) da welout anezo.
pa c'hell ez a da harpa anezi.
pa c'hellomp ez eomp da c'hounit hol liorz.
pa c'hellit ez it da arat ganto.
pa c'hellont ez eont da ziwall ar saoud.
pa c'heller ez eer (*on va*) da vale gant ar vugale.

**Exemple de la conjugaison du verbe *mont* au présent. Le verbe *gallout* se conjugue sur le radical *gell*.**

122. Pa'z aio ne din ket.
pa'z aimp ne di ket.
pa'z eor ne deot ket.
pa'z aint ne daimp ket.
ma'z ajen ez aje.
ma vijen aet (*allé*), ne vijent ket aet.

**Noter la conjugaison du verbe *mont* au futur : *in, i, aio, aimp, eot, aint* ; au conditionnel : *ajen, ajes*, etc. ; au négatif, on met un *d* devant les formes du verbe *mont*.**

123. Kousket a raint e-pad ma kano.
gwelout a rin diouz ma lavaro.
ober a rin hervez ma raio.
skriva a raio dre ma komzimp.
deski a rin evel ma karin.
bale a reot goude ma vo graet ho labour.



kempennit ar gambr a-raok ma teuio.
bezit seven evit ma chomo.

**Pour conjuguer un verbe au futur on ajoute les terminaisons : *in, i, o, imp, ot, int*.**

124. Me a lavar ar wirionez eveldout (*comme toi*).
te a lavar a gontadenn eveldoun.
heñ a lavar gevier eveltañ.
hi a lavar sotoniou evelto.
ni a lavar ez eo gwir kement-se.
c'houi a lavar e kan brao hennez ?
i a lavar ne garont ket ar c'herez.

**Quand le sujet est exprimé avant le verbe, le verbe se met à la troisième personne du singulier.**

## EILVET DEVEZ HA TREGONT

125. Me a gane gwechall eveldoc'h.
te a gano da ober plijadur d'imp ?
c'houi a gemero eun dra bennak ?
ar re-se a gemer o amzer.
me ne ganin mui bremañ.
te ne gani ket eur ganaouenn bennak ?
c'houi ne gemerec'h ket an tren bep mintin ?
ar re-se ne gemeront ket kalz a win.

**Cependant, au négatif, le verbe s'accorde toujours avec son sujet.**

126. N'anavezan ket an den a (*qui*) zo amañ.
anaout a ran an dud a oa eno.
gouzout a rit piou eo ar vaouez a dremen ?
ne welit ket al loen a ya (*qui va*) ahont ?
diseven eo eun den na (*qui ne*) respont ket.

diseven eo tud na respontont ket.
arabat prena traou na badint ket.
setu aze unan na da ket alies d'an iliz.

Les formes du verbe *mont*, après la particule verbale *a*, sont : *ya* (va), *yae* (allait), *yeas* (alla), *yelo* (ira), *yafe* ou *yaje* (irait).

127. Ar paotr a (*que*) welit aze eo va mignon.
an dour a evont eo dour ar puñs.
ar walenn a glaskit a zo bet kavet.
ar sivi a zibabimp a vo kaset d'eoc'h.
al labour na echuin ket (*que je ne finirai pas*) a vo echuet ganti.
ar frouez na werzer ket a chom da vreina.
ar pez a lavare a oa gwir-tre.

128. Koania a ran gant kerent ;
met ar gerent a goanian ganto n'emaint ket amañ c'hoaz.
Skriva a ra da galz tud ;
met an dud a skriv d'ezo ne respontont ket.
Ne sell ket ouz tud paour eveldomp ;
an dud a sell outo a zo holl pinvidik.
Arabat chom dirak ar c'harr-mañ ;
ar c'harr a chomit dirazañ na daio ket kuit.
Dre an hent-se e tremenit ?
nann ; an hent a dremenomp drezañ a zo pelloc'h.

## TRIVET DEVEZ HA TREGONT

129. Setu amañ ar vaouez a zo maro he mab.
arabat kemer ar forc'h a zo torret he biz.
ne welit ket an ti a zo glas-glas e doenn ?



aze emañ ar bugelig a vo graet e vadeziant.
sellit ouz ar c'haz a zo trouc'het e lost.
hennez a zo eur skrivagner a vez lennet kalz e oberou.

130. Diou vantell am eus. — n'am eus tog ebet.
arc'hant ac'h eus. — n'ac'h eus ket eur skoed ?
eur stal en deus. — n'en deus soñj ebet.
pe oad he deus ? — n'he deus ket ugent vloaz.
aotre hon eus. — n'hon eus kelou ebet.
pe ano hoc'h eus ? — n'hoc'h eus ket a di.
eur yalc'h vras o deus. — n'o deus ti ebet ken.

Le verbe « avoir » se distingue de tous les autres. En voici le présent : *am eus* (j'ai) ; *ac'h eus* (tu as) ; *en deus* (il a) ; *he deus* (elle a) ; *hon eus* (nous avons) ; *hoc'h eus* (vous avez) ; *o deus* (ils ou elles ont).

131. Aon am boa. — n'am boa ket fiziañs.
naon az poa. — n'az poa ket mez ?
sec'hed en doa. — n'en doa truez ebet.
mall he doa. — n'he doa keuz ebet.
c'hoant hor boa da c'houlenn aotre diganto.
ezomm ho poa mont da vale ?
n'o doa ket ezomm tabutal e-giz-se.

Les phrases précédentes nous montrent comment se conjugue l'imparfait du verbe « avoir ». Les phrases suivantes nous montrent comment conjuguer le futur et le conditionnel.

132. Poan am bo. — n'am bije ket a blijadur.
keuz az po. — n'az pije ket a beoc'h.
brud en devo. — n'en dije ket a vall.
dilhad kaer he devo. — n'he dije ket a vanegou.
truez hor bo. — n'hor bije ket a druez.
souez ho po. — n'ho pije ket a c'hlac'har.
tregas o devo. — n'o dije ket a zoujañs outañ.

## PEVARVET DEVEZ HA TREGONT

133. Bara am eus bet digant va amezeg.
laez ac'h eus bet ; digant piou ?
pemp bugel en deus bet, war a lavarer (*à ce qu'on dit*).
daou bried he deus bet, a gredan.
kalz arc'hant hon eus bet, a gav d'eoc'h ? (*trouvez-vous ?*).
sistr mat hoc'h eus bet, war a glevan.
eur c'hastell o deus bet, emezo (*disent-ils*).

*Am eus bet* (j'ai eu), *ac'h eus bet* (tu as eu), etc. ; connaissant la conjugaison du verbe « avoir », nous pouvons conjuguer les autres verbes aux temps composés :

134. Kavet am eus ar ger a glasken.
kollet en doa ar benveg en doa prenet.
echuet o doa al labour o doa kroget gantañ.
gwalc'het he devo ar vroz he doa louzet.
lennet hoc'h eus al lizer am boa kaset d'eoc'h ?
ankounac'haet he doa ar pez ho poa lavaret.

135. N'am eus ket komprenet ar pez hoc'h eus gourc'hemennet.
n'o deus ket dizoloet ar c'hastell a gomzen anezañ.
n'en deus biskoaz gwelet ar vro ma (*où*) 'z oun ganet.
an den-se en deus dibabet an hent fall.
ni n'hor boa ket klevet ar c'heleier-se.
bodet am bije an dud-se m'am bije gellet.
petra en doa graet an den a zo bet paket ?

136. Bet oun (*j'ai été*) e-lec'h m'oun bet galvet.
diskennet oun peogwir e oa ezomm ac'hanoun.



savet oun evit gallout labourat muioc'h.
kouezet oun en eur lammat.
degouezet oun abretoc'h eget ma kreden.
aet oun da welout petra a c'hoarveze.
deut oun da c'houlenn eus ho kelou.

Certains verbes se conjuguent aux temps composés avec l'auxiliaire « être ». Noter : *deut* (venu).

## PEMPVET DEVEZ HA TREGONT

137. Ne bakis ket al laer ; re vuan e oa aet kuit.
ne gemerjout netra e kambr da eontr.
ne sankas ket ar vag dioustu.
ne weljomp netra souezus en deiz-se.
ne gavjoc'h ket alc'houez ar chapel.
ne zalc'hjont ket uhel o fenn goude se.

Conjugaison d'un verbe au passé simple.

138. Souezet e voen o lenn ho lizer.
paket e voes gant da enebourien.
krouget e voe an torfedour.
flouret e voemp gant an avel.
kemeret e voec'h evit tud dizonest.
badezet e voent o-daou er bloaz-se.

Conjugaison du verbe « être » au passé simple. Ci-dessous, conjugaison du verbe « avoir » au même temps :

139. Kalz amzer am boe da c'hortoz.
labour az poe d'ober e kêr.
n'en doe ket arc'hant a-walc'h da baea e vevel.
n'he doe ket mezer a-walc'h da echui he broz.

digarez hor boe da vont d'he gwelout.
amzer fall ho poe e-pad ho peaj.
p'o doe c'hoariet ez ejont (*ils allèrent*) d'an davarn.

140. Hon tadou a vevas gwechall e Breiz-Veur.
ar roue a lakaas sevel (*fit construire*) eun iliz.
ar baotred a yeas (*allèrent*) holl d'ar brezel.
ar wezenn a greskas dreist d'an doenn.
ne vutunas mui biken diwar an deiz-se.
bez' e studias hor yez gant evez bras.

POELLADENN.

**Evel a-raok.**



# NOTENNOU

GANEDIGEZ

Hor gwella hetou ha gourc'hemennou d'ar Breizad kalonek A. Omnes, kelenner brezoneg e Plouvouskan, ha d'e wreg, da geñver ganedigez o merc'hig Yola Gwenn.

DIFAZIADENN.

War a skriv d'in Farnachanavan, eur fazi bihan en deus graet en e bennad diwar-benn *an t-athair Peadar* (Gwalarn, niv. 126, p. 49). An timbr a oa bet goulennet n'eo ket bet embannet c'hoaz ha ne ouzer ket ha beza e vo.

FEIZ HA BREIZ AR VUGALE

Daoust hag e fell d'ar Vrezoned rei d'o yez al lec'h a zo dleet d'ezi, pe daoust ha ne fell d'ezo nemet c'hoari gant ar brezoneg ?

Setu ar goulenn a sav d'ar spered pa weler ar c'helaouennou brezonek ken paour, o c'houlenn an aluzen da veva.

*Feiz ha Breiz ar Vugale,* renet ken ampart gant H. Caouissin, a zo bremañ en he c'houec'hvet bloaz. Moulet he deus betek-hen 76.845 a niverennou, 898 a bajennou, 1272 a skeudennou. Hag e rank kas eun S.O.S., o lavarout emañ war-nes mervel !

Perak an dra-se ?

Peogwir ne gomprenomp ket, — zoken ar re wella ac'hanomp, — e rank ar Brezoneg kaout arc'hant e-leiz da veva.

An neb a dlefe kas 100 lur a gas 10 lur hepken ; an neb a dlefe kas 1.000 lur a gas 100 lur hepken ; an neb a dlefe kas 10.000 lur ne gas nemet 1.000 lur.

Lennerien, ne rit nemet an dekvedenn eus an aberz a vefe ret.

Hag en abeg da se ne da ket ar c'helaouennou brezonek war-raok, hag ez eo buhez o renerien eur c'halvar.

Setu amañ chomlec'h *Feiz ha Breiz ar Vugale* : An Ao. H. Caouissin, 46, rue Cadiou, Saint-Pol-de-Léon (C.C. 27.165 Rennes).

Ha kompren a reot en dro-mañ ?

E KER-VREIZ

D'ar Sul 21 a viz Mae e voe lidet digoradeg saliou Kêr-Vreiz, ti-emvoda hor c'henvroiz e Paris. Ouspenn taolennou, kartennou ha tresadennou, diskouezet e voe embannaduriou brezonek, re WALARN dreist-holl. Ra zesko kement Breizad a zo o chom e Paris hent Kêr-Vreiz (straed Sant-Plasid, 43).

ANOIOU-BAGOU

Eur menoz mat, hini Kerlann, sevel eur roll anoiou-bagou brezonek, skrivet-reiz, evit ar Vrezoned pe an estrenien a zo skuiz gant an anoiou gallek pe an anoiou brezonek distreset.

Ar roll, liesskrivet-koant, a zo ennañ eur 150 bennak a anoiou, gant an droidigez e galleg.

Menegomp eun nebeut faziou bihan :



*Dounvor* a zo gwelloc'h skrivet en eur ger hepken ; *Inged*, d'am meno, a verk al liester ; *Ruzder-Veure* a dlefe beza *Ruzder-Beure* pe *Ruzell-Veure* ; nebeut a dra, e gwirionez.

Skriva da : An Ao. Delalande, Skolaer, Sant-Gwenole-Penmarc'h.

« STUR »

Niverenn 16 *Stur* a zo enni eur pennad brezonek souezus, *Kur hep he far Shayaned ar Goustilh Souc'h*. Eur pennad gallek, diwar-benn ar C'helc'h-Beva, a zo ken alies ano anezañ e politikerez Europa hizio, a echu gant diou bajennad vrezonek. Diskouez a reont eo poent diazeza da vat penna anoiou-lec'hiou Breiz-Uhel ha bevennou Breiz en o stumm brezonek.

A bouez bras eo an *Damskeud al Levrlennadur a-zivout ar Werinoniez vreizek*. Eur vez eo soñjal ez eo skrivet e galleg an darn vuia eus al levriou meneget amañ. Gwir, diglok eo an *Damskeud*. Meneg ebet da skouer eus *Istor Berr ar Sonerez breizek*, gant an Ao. H. Corbes (Gwalarn, 1937, niv. 104-105), nag eus ar studiadennou stank moulet war ar c'helaouennou brezonek. Eur skoazell vras eo koulskoude kaout evit an dro genta eur roll eus an danvez-studi e-keñver ar skiant-se.

Bez' ez eus eun droidigez c'hallek diwar ar *Sketla*. Mat eo tenna evez ar re yaouank war ar bennoberenn-se.

« SAV »

Eus ar buhezeka eo niverenn 16 *Sav*. Prederiadennou fur, evel boaz, digant H. ar Sperneier ; bar-

zonegou kaer gant G.B. Kerverziou ; ar barzoneg *Y Mæ'r Eneth...* (embannet evit ar wech kenta e Gwalarn, 1930, niv. 22) a zo hag a chomo da viken unan eus ar peziou berr gwella aozet er yez vrezonek ; kenedus-tre ivez *Kan an Noz*, a vije bet gwelloc'h c'hoaz, d'am meno, savet e stumm eur sonedenn ; eur gontadenn blijus adarre, e Brezoneg Eeun, gant Erwanig ; hag eur pez-c'hoari, *Ar Sorser*, kempennet diouz eur pez-c'hoari gallek koz ; berz bras a raio war hor maeziou pa vezo c'hoariet ; daoust hag *Ar C'houer Medisin*, avat, ne vije ket bet eun ano gwelloc'h eget *Ar Sorser* ?

Eun damalladenn, da echui : daoust ha ne oar ket skrivagnerien *Sav* penaos e vez troet ar verb « mont » e brezoneg lennek ? Bez' e tleer lavarout : « a ya, a yeas, a yelo », « ez a, ez eas, ez aio », « ne da, ne deas, ne daio ». Sebezus gwelout moulet trefoedaduriou euzus evel « e yeas » (p. 14), « ne yafe » (p. 19), h.a.

REIZADENNOU

Ar reizadennou-mañ a zo da ober e barzonegou Maodez Glanndour embannet war niverenn 126 *Gwalarn* :

p. 14, war-dro kreiz ar bajenn, lenn :
*Trouc'h d'in e-pad ma hun,*
ha p. 16, e-kreiz ivez, lenn :
*Rañvedou marzus a zo digor,*
*Rañvedou-marz, d'o fleustri holl...*

TIMBRAWOURIEZ

Kelou a zeu d'imp eus eur c'helc'h nevez, kelc'h



an dastumerien dimbrou. Pal ar c'helc'h-se eo kenstrolla an dimbrawourien vreizat, sevel darempredou etrezo, rei tro da bep hini da greski e zastumad. *Pep tra er c'helc'h, evel dres, a yelo e brezoneg hepken.* Ne vern piou a c'hell dont e-barz, gant ma plego d'ar reolenn. 20 real ar bloaz eo ar skodenn-emezela ; eur skodenn dister evit gwir. Ken na vo peuraozet ar c'helc'h, e c'heller skriva da lakaat e ano da : J. Delalande, skolaer, Sant-Gwenole-Penmarc'h.

Notenn. — An ano dibabet gant ar c'helc'h nevez eo « Kelc'h Siellawouriez Vreiz ». N'eo ket eun ano mat-mat, d'hor meno. Rak eur siell n'eo ket eun timbr, hag eun timbr n'eo ket eur siell. Ha siella eul lizer n'eo ket timbra anezañ. Ouspenn se, eur ger romanek eo « siell » muioc'h c'hoaz eget « timbr ». Da e vefe d'ar c'helc'h, moarvat, sevel eur genstrivadeg da groui eur ger keltiek-rik da lavarout « timbr ».

SKOL-HAÑV

Pal an oberenn-mañ a zo, eur wech ar bloaz, lakaat yaouankiz hor bro, skolidi war hor yez vroadel, da en em voda evit echui ar bloaveziad skol. Pedet eo ar gelennerien hag ar skolidi da zont niverus a-gevret, ha da chom d'an nebeuta eur sizunvez leun ; a-hend-all eo diaes ranna al labour.

Mennad eun nebeut keneiled hevlene eo labourat war ar c'hoariva. D'ezo da c'hallout kas al labour war-raok, dek brezoneger desket a ranko en em gavout bodet a-benn an 31-vet a viz Gouere, ha chom e-pad dek devez. Kalz traou a vefe da ober du-hont,

ma c'hellfed dastum tud a dalvoudegez hag a youl vat.

Ret e vo ivez pleustri war ar c'han ; dister e vez peurliesa hor moueziou ; bez' e rankomp beza kenteliet reiz. Arabat ankounac'haat an eurveziou brezonega, hag a vo d'ober hep mank. Da gas an ero da benn e tle pep unan beza skoazellet gant re all ; da bep unan da gemer e garg er skol-hañv.

Ar skol a vo digor er bloaz-mañ e-pad diou sizunvez leun : diouz al lun 31-vet a viz Gouere betek ar sadorn 12-vet a viz Eost.

Skriva d'an Ao. J. Breton, Ar Peniti, La Chapelle-sur-Erdre, Loire-Inf.

## EUL LEVR-PRIZ

Eul levr-priz nevez, « Marc'heger ar Gergoad », gant Y. ar Go, a vo embannet dizale. Skeudennet-kaer e vo, ha graet diouz blaz hor re vihan. Ar priz eo 2 skoed ar pez (ha 10 lur ouspenn da brof evit Brezoneg er Skoliou, mar plij). Skriva da : Y. Le Goff, Gouézec par Pleyben (CC. 22054, Rennes).

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest    Ar Merour : Y. Drezen

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 40 lur ar bloaz (broiou estren : 50 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

L. Nemo
12, Place de la Tour d'Auvergne, BREST
(C. C. 12.110, Rennes)